# INSTRUCTION

VOAR AR MANQ A RER DEUS A LESENNO

## AN ABSTINANÇ AC AR YUN,

GANT UN ABREGE

## VOAR AN ALUSEN;

*Composet gant Autro J.* MARGUET, *chaloni deus a Nanci, ha troet en bresonec gant an Autro J.* LESCÒP, *Person Landebaëron.*

Piv-bennac na chileo quet an Ilis, sellet-an evel eur payen hac eur publiquen. *Aviel S. Vaze*, *ch.* 18.



E SANT-BRIEC,

E Ty PRUD'HOMME, Imprimêr ha Librêr.

1829.

Nous avons examiné le Livre qui a pour titre *Instruction voar ar manq, a rer deus a lesenno an abstinanç ac ar yun, gant un abrege voar an alusen;* et l'ayant jugé propre à instruire et à édifier les fidèles, nous en autorisons l'impression et la publication dans le diocèse de Saint-Brieuc.

Donné à Saint-Brieuc, le 8 Novembre 1828.

Y. LE TREUST, *Vic.-Gén.*



## AVERTISSAMANT.

Troet em eus deja en bresonec cals a dreo all arauc ar levric-man ; ar bres a so discoet evit ho recev, en deus roet d'in couraj evit continuin eur sort labour. Ha hent-all, autorite ar superior respectabl pehini en devoa ma c'hangajet da gommanç, ha madelez an hini a deu breman d'approuvin ma labour, a so cals evidon ac a dle ive rein confianç d'ar re all.

Evel na m'eus troet nemert levro approuvet mad, ha hanaveet gant an oll, na dlean quet en em lacat d'ho meulin, quement-se a vije inutil. Mæs mad a vo rein eur ræsoh benhac deus ar fæçon da scrivan ar bresonec enne.

Ansav a ran penos na m'eus heuillet nac ar bresonec pehini a guevomp en quen lies a levr all imprimet en Quemper, en Brest, en Leon pe en Montroulez, nac an hini a so disquet dre brincipo an Tad Gregoar pe dre re an Autro Gonidec. Ar bresonec disquet dre brincip na n'eo hanaveet na gant ar bobl, na gant nemeur deus ar re savant memes, ha dre-se evit en lenn e renqjet caout scol, ar pes a so capabl da ampech ar freus a ell ar levro bresonec-man da broduin. Ar levro

imprimet en escoptyo all, a so diæz bras da lenn evit tud ar vro-man, ha casi bep guir e ve ret sicour a corrijan. Evel ma scrivan da guentan evit tud ma bro, en pehini evit gouir e so cals a fæçonio da goms bresonec, em eus choaset ar fæçon ar muan commun ac an hini a dle bean ententet gant an oll bars en escopty Sant-Briec. Mar deu ar levro-man da vont en broyo all, n'ho devo evit se ar re ho lenno nemert ar boan pehini hon deus nin a viscoas, da renquout n'em sicour un neubeut.

Scrivan a ran eta evel ma comser er vro, ha deja *hent ar groas*, *ar chantico*, *ar blasphemo*, etc., a so bet cad æzetoc'h evel-ze, ac esper em eus e vo ive recevet mad ar levr-man ac ar re all pere a sonjan c'hoas da rentin public.

Plijet gant Doue rein he venediction voar eur labour pehini na ell produin effet mad nemert dre he c'hraç.

# TAULEN.

## YUN.

# OFFRANS

## D'AR VERC'HES SANTEL.

PLIGET guenac'h, o Goerc'hes santel, permettin d'in digas c'hoas ar levric-man en-hars, ho treid. Daouist peguen imparfet eo, en lacan dindan ho protection buissant, ous ho pidin d'ober ma servijo evit distrein unan bennac deus an nombr bras-se a ghristenien pere, dre an effet deus un intamperanç criminel ha vepris ar lesenno fur deus an Ilis. Penetret deus ar brassan glac'har, o c'hoelet da bessort dangero ec'h exposont ho silvidiguez, em eus sonjet e vije mad d'in scrivan voar ar matier-man quen important. Pa na ellan-men sicour da distrein d'ho dever ha d'an obeissanç d'an Ilis ar re pere, voar ho malheur, a bella dioust he betec vreman ! C'houi a ell tout en quichen ho Map divin, o Mam a visericord; ha gant eur gonfianç hep mesur e tedian dac'h ar labour-man. Martesé en divije

bet un issu goelloc'h mar bije bet græt gant un dorn muoc'h habil ; mæs bean m'eus an esperanç consolant penos ma neubeut a sclærigen hac ar grevustet deus ma fec'hejo, na raint gaou ebet ous un œuvr pehini a blijo d'ac'h da favorisan. Ma desir sincer a so da n'em rentin mui ous mui dign deus ho protection, evit tennan voar ma labouro dister benedictiono an Autro Doue, hac evit obtenin ar c'hraç da vevan ha da vervel er pratic constant deus ar vertuio.

INSTRUCTION

# INSTRUCTION

VOAR AR MANQ A RER DEUS A LESENNO

## AN ABSTINANÇ AC AR IUN.

### CHABIST QUENTAN.

*Revolt afflijant deus eur foul a Ghristenien.*

NA n'eus goelet biscoas an dud muoc'h douguet d'an disobeissanç, evit en amser bresant. En pep condition, en pep noad, ha casi en pep bro, e remerquer an disurs funest-se pehini a seblant gourdrous distrujan oll hep dale. En general ar vugale na sentont quen ous ho zud nemert evel en despet doze, ar rouane na ellont nemert gant ar brassan difficulteo obtenin digant ho sujidi ar soumission pehini a so dleet deze. Na voeler nemert revolt ha trahison ac an efforcho ar muan continu deus an autorite a ell a boan ho repriman oll. Ar re pere, en despet d'ar gorruption casi general, a so

chomet c'hoas fidel d'ho deverio , a n'em c'houlen ounte oc'h-unan perac e so quement a drubuil er sperejo ? Ar ræson deus an draſe a so scler evit ar c'hristen instruet , an dud ho deus abandonet an Autro Doue. Dre oll e quever tud temeræer , pere , contrel deze oc'h-unan, a discoë c'hoas en diavez eur certen respect evit an Aviel , ac en nac'h couscoude dre ma pretantant ec'h eo avoalc'h bean den honest evit bean salvet. Evel-ze , goude ar princip caër-se , deus a behini e teu quen lies a gonsequanç insanset, na reont fors pe gridin pe discridin , petra benac hon Salver a lar penos *an hini na gredo quet a vo condaonet* , ha S. Paul a lar penos *hep ar fe ec'h eo impossibl plijout da Doue.* Na dostaont quet ous ar sacramancho , petra benac ma int sourcenno abondant a c'hraço, abandonin a reont sacramant an Auter , petra benac ma eo laret en Aviel : *Mar na debret quicq Mab an den , ha mar na evet he voad , n'ho po quet ar vue ennoc'h.* Eur foul deus ar gristenien - se a hano na lequeont quen nep importanç da recev sacramant ar Binigen , petra benac ma en deus instituet Iesus Christ ar sacramant-se en ho faveur ,

en eur laret d'he ebestel ha d'ho heritoûrien betec fin an oll amser ar c'homjo-mân pere a verit bon reconnessanç : *Quement ho pe ereet voar an douar, a vo ereet ebars an env ; ha quement ho po disereet voar an douar, a vo er memes tra disereet ebars an env. Pec'hejo a vo pardonet d'ar re da bere ho po he pardonet, ha dalc'het a vouint ous ar re ous pere ho po he dalc'het.* Quement a so laret er levr divin-se voar sujet an ilis, n'ho zouch quet davantaj ; a dre-se e reont goab deus an ilis santel-se ha deus ar lesenno pere a ra d'he bugale. Commandin a ra celebrin ar goelio, ac ho frofaner ; ober a ra eur gourc'hemen da glevet ar sacrifiç santel deus an oferen, hep mancan, bep sul, a pet so pere na delc'hô cont ebet deus an urs-se ? Lacat a ra en certæn deïo, merquet evit ar binigen, an obligation deus ar vigel ac ar iun ; ac en em bermetter, hep scrupul, da violin ar reglenno respectabl-se ; na diminuer netra en dibrin nac en evan, a dibrin a rer quicq hep distinction, peb hini herve he fantasi. Voar ar mæz ac en quær ispicial, e ve continuellamant tentet ar beager dre an defaut a religion ha dre an

avaristet deus an dud pere, da bep sort deïo, a bresant dean boet difennet gant an ilis. Na n'eus quen nemert un nombr bian a vroyo privilegiet, en pere na n'eo quet c'hoas collet ar religion, ac en pere e voeler o ren ar simplicite amiabl se pebini a laca ar bobl da guerset voar rouïo ar re goz. Er broyo eurus-se hep quen e quever c'hoas docilite, dreoll en plaç-all na voeler nemert eur revolt affiijant, ac un opposition formet d'ar reglamancho fur græt gant an Ilis voar ar matier deus an abstinanç ac ar iun.

Peguen lies a ghristen, anfoncet en un ignoranç mesus, pe dromplet dre an alio pe an exemplo pernicius deus an nombr bras, a n'em bermet da derrin ar lesen voar ar poent-se? Peguen chanchet eo an amser? Goejal, e vije discoet evel horreur ous ar re pere, esclavet deus ho sansualite, ho dije torret ar lesen deus ar vigel; en em dremenet e vijent evit tud impi dign a vepris, mar ho dije discoet an intantion da vancan d'ar gourc'hemen-se; a breman er c'hontrel, e risquer bean goapaet, mar deuer bars an occasiono pere, sivoas, a

arri re alies, da refus, evel ma veer cous-coude obliget d'ober, quemer lod er pec'het a ra ar re all. Pív a ouffe déplorin avoalc'h eur scandal quen horribl !

A bean a vin-men eurus avoalc'h evit lacat da diguerin ho daoulagat christenien abuset aboe re hir amser ? A distrein a rin-men nnan benac dious an defaut-se a religion ? Quement-se a desiran dreist da bep tra. Evit caout an issu eurus-se, contan-voar c'hraç oll c'halloudec an Autro Doue, ac he goulen a rin gant perseveranç. Pidin a ran ive ar gouir christenien d'unissan ho veuio gant ma re evit un objet quen impor-tant. Marteze en em gavo en tones an in-tercessoret *deus an dud-se en gouirione just deus a bere ar beden e deus eur pouar bras en quichen an Autro Doue*, ha neuse hon efforcho, evit he da vean dister, na vouint quet inutil. Commanç a rin dre ar matier deus an abstinanç, pe ar. vigel, a goude e comsin deus ar iun.

## CHABIST EIL.

*An Ilis a difen da certen deio an usaj deus ar c'hicq. Obligation da senti ounti.*

NA n'eo quet necessær en em lacat da discoe cals a discamant evit prouvin e zo eur lesen pehini a gommand ar vigel. E c'haont a rer ebars ar c'hatechiso ac en oll levro pere a goms deus a deverio ar c'hristen. An Ilis a nevea d'he fublian bep instant bars en mandamancho an isquibien ac en instructiono ar bastoret; en gourc'hemeno an Ilis en em guav ive an daou-man:

Iun a ri an daousec deïo, ar c'hoaraïs ac ar vigilo.

Da voëner quicq na debri quet, nac ive da sadorn nepret.

Honnes eo ar reglen a dle pep hini da heuil breman; mæs en amser deus a deïo caër an Ilis, ar ferveur quentan na n'em delc'he quet ennon. Cals liessoc'h a voa a deïo vigel, ac en cals a ilisò, d'ar merc'her e pratiquet ive ar vortification-se; mæs an amserio eurus se a so deja pell diouzimp.

Ar garante o yenaet, e deus oblijet an Ilis da diminuin ar rigueur se deus an amser guentan, ac en despet d'an oll douster dabehini ar malheur deus an amserio e deushi forcet da gonsantin, ar ghristenien a guav c'hoas he lesen voar ar poent-se re boannius. Recours ho deus da digareo subtil ha da ræsonio faous evit en em distrein dious he miret. *Na n'eo quet Doue*, a leront hi, *en deus græt ar sort reglamancho, an dud eo ; na voèler netra deus an treo-se en Aviel.* Divoar guement-se e reont goab deus an oll gourdrouso, ac e veprisont oll reclamationo ar bastoret voar ar sujet-se. Sonjal a reontdre ar langaj-se pehini a so dictet gant ar speret a revolt, rentin legitim avoalc'h ho disobeissanç quen deplorabl. Ret eo eta, evit distromplan ar sperejo egaret, discoepeguen faous eo ar ræson-se, ac e vo goelet penos *an iniquite e deus laret guevier dezi he-unan*, ac a so bepret en contradiction.

Ous n'en ræsonin er guis-se, ar ghristenien fall a fell deze rein da supposin penos e sentjent ous ar lesen-se deus ar vigel, ma vije græt gant Doue ha ma vije ebars en

Aviel. A piv en effet a gredfe confestin ar vouirione deus ar maxim-se sortiet deus a c'heno an den ar muan impi e ve comset anezan ebars ar scritur, m'en a felT din laret Antiochus, pehini, scoet gant dorn an Autro Doue, a hanaveas erfin *e voa just e vije soumettet an den da Doue.*

Ar vonirione-se recevet, e sontenan penos pep den ræsonabl a dle observin gant docilite ar gourc'hemen deus ar viget, abalamour ma teu digant un autorite ous pehini na elfer quet resisfan hep n'em rentin coupabl a outraj enep d'ar vajeste divin pehini a verit hon oll respecjo. An dud-se pere ho deus roet ar lesen, ha pere a vepriser gant affectation, a so depositærien deus ar brassan pouario roet deze gant Salver ar bed, ac ebars an Aviel memes e voeler sclær an oll distro deus a bere en deus he henoret. *Eet,* eme Jésus-Christ d'he ebestel ha d'ho heritourien betec fin ar bed, *instruet an oll natione. Piv benac ho chileo, am chileo men; ha piv benac ho mepris, am mepris men; ac an hini am mepris men, a vepris an hini en deus ma digacet. Piv benac na chileo quet an Ilis, sellet an evel eur payen*

*ar evel eur publiquæn. Chetu men a so gue-nac'h bemde , betec fin an oll amser.* Ar c'homjo - se a so sclær. Jesus - Christ a fell dean e sentfemp ous an Ilis ac ous he fasto-ret. Commandin a ra scllet evel payanet ar re na n'em soumetlont quet d'ho ordonnan-ço. Ar mepris a rer deus ho lesenno a goues dre hat - tol voarnean he-unan. Bemde e man gant he Ilis ; he c'honduin a ra ac he dirijan ; pa n'em revolter eta en he c'henep , en em revolter enep dean memes ; mont a rer eta neuse directamant enep d'an Aviel , car ar levr divin-se na neo quet evel ar re a so græt gant an dud ; na n'eus netra da lemel deus anean. Ret eo cridin d'an oll vouirio-neo pere a so ennan pe hen foulan dindan an trejd. Mar na veer qnet oblijet , goude he autorite , da n'em rentin da ursjo an Ilis , e vo permettet da bep unan lemel , herve he fantasi , eur foul a deverio all pere en em gav ennan. Unan a rei goab deus an ne-cessite d'ober pinigen, en despet d'ar chomjo expres-man deus hon Salver pere a lenner ennan : *Mar na ret pinigen , e veet oll col-let.* Un all na c'houllo na vigilanç na peden, petra benac ma eo laret gant hon Salver,

*veillet ha pedet , evit na goesseet quet en tentation.* Heman a gredo e vo permettet dean contantin he desir da n'em venjin , petra bcnac ar venjanç a so reprouvet gant Salver ar bed. Hen-bont a sello evel soltis maximo an Aviel pere a represant evel eurus ar re a souffr persecution evit ar justiç, ar re a galomnier ha na respontont d'ar maledictiono nemert dre bedeno mad. Ar libertinet aç an dud avaricius a ello ober goab deus ar gourdrouso græt gant hon Salver d'ar re pere a gners dre an hent ledan, pere a glasq ho æsamancho , pere a laca ho feuc'h ac ho eurustet o possedi mado bras , en se e vouint consecant ; mæs cridin an obligation da sentin ous Doue ha da heuil an Aviel , ha sevel couscoude eur pavillon a revolt enep d'an Ilis ha d'he ministret , a so diræsonin en complet , rac na eller quet meprisan an cil hep meprisan eguile.

Bars an urs civil , eur roue a etablis eur gouarner en provinç ac a ro dean ar pouar da gommandin d'ar bobl pehini e ve confiet d'he soign ; mar refuser d'en anaveout ha da n'em soumettin d'he urso , e ve enep d'ar roue memes en em revolter. Bars an urs spi-

rituel ec'h eo ar memes tra. Ar Pap, successor da sant Per, a so viquæl da Jesus-Christ; en represantin-a ra voar an douar, commandin a ra en he hano; an outraj deus an disobeissanç d'he c'hourchemeno a c'hatçouës voar Jesus-Christ. Ar bastoret unisset gant ho chef, en communion gantan, ho deus droet d'ar memes soumission deus a beurs ho denvet. Resistan ous ho fuissanç ac ous hini an Ilis en antier, a so *resistan ous un urs etablisset gant Doue memes.*

Jesus-Christ en deus roet d'he ebestel ha d'ho successoret en ho c'harg, an urs expres d'a instruin an nationo, ha leset en defe-en ive gant an nationo an droet da n'em reudin ous ho c'hinstructiono ac ous ho gourc'hemeno? Quement-ze a rofe lec'h d'un anarchi deus a behini an ide hepquen a so indign deus a furnes un Doue.

Evel-ze, malheur d'ar re pere, gant ho c'hredenno faous, a gont evit netra an obeissanç d'an Ilis! Pellaet a reont dious ho Doue; tennan a reont voar-neze hoc'h-unan he drouc-c'hraç ac en em exposin a reont da supportin un de ar boues deus he venjanço. Biquen c'hristenien fur na gon-

santouiut en em exposiu d'ar sort risqueo. Avoalc'h a vo evitc ma comso an Ilis ; sentin a raint ous he moues, ha gallout a raint en em c'hlorifian da vean bugale da Doue, mar beont bugale docil d'an Ilis santel-se pehini a so en carg d'ho c'hounduin bars en hent ar silvidiguez.

---

## CHABIST TREDE.

*Ar gourc'hemen deus an abstinanç en deus fondamant solid bars an amser ancien.*

An Ilis n'e deus qnet græt un dra nevo evit oblijan he bugale d'ober abstinanç deus a certæn meujo en certæn deio ; rac, aboue commançamant ar bed, an den, evit discoe e tepand, en deus bet bepret da heuil ar sort reglenno-se. Ret a voa cad un amser quen pervertisset evel hon hini, ha quen carguet deus an ide sot da n'em delivran antieramant deus a lesenno Doue quercouls a deus a re an dud, evit goelet un nombr quen bras a gatholiquet faous, pere, o querzet voar roujo an heretiquet deus an amserio diveean, a bretant na neus quet

an Ilis a droet da vercan deze betec pelec'h et tleont monet. Un tol lagat voar an histoar a reio d'imp goelet ar pratic deus an oll amserio.

Adam en devoa bet ebars ar barados terrestr an difen da dibrin deus eur certæu freus, ha Doue en devoa hen gourdrouset deus ar maro, mar bije hardi avoalc'h evit tonch ous ar freus-se enep d'he volonte. Adam en em lesas da vont d'an disobeissanç, excitet gant he bried; chasseet a voe deus ar plaç-se a blijadur, condaonet da dibrin he vara ous ar c'heucsan deus he visaj, ha destinet d'ar maro; heritaj trist pehini en deus lezet gant he vugale malheurus.

Aboue ar pec'het-se græt gant Adam, betec an deluj, da laret eo, en pad c'honesec cant vloa, e voa difennet ous an dud dibrin quicq ar loenet; ar freus deus an douar a voa hepquen ho magadurez.

Goude an deluj, en pehini e perissas an dud oll, nemert eur famil hepquen, Doue a bermettas da Noe ha d'he vugale dibriu quicq loenet, mæs gant certæn conditiono. Ar chanchamant arriet bars ar galite deus an ær, goude quement a dour, a voe sur

caus ma permettas Doue, dre he vadelez, eur vagadezur muo'h creuv.

Bars en lesen Moyses, nac a recommandation evit distingan pessort loenet e vije debret ; mancan d'ar reglamancho græt voar guement-se a vije sellet casi evel ar brofession deus an idolatriach.

An ebestel, pere a delc'has ar c'honcil a Jerusalem, a laqueas ive certæn reserv bars ar lesen a rejont voar sujet ar vagadurez deus a behini e comsent d'ar bobl fidel ; ha couscoude e vouient er fad penos na voaint pelloc'h sujet da observin lesen ar judevien a behini e c'hanoncent ar fin.

Aboue an amser-se, an Ilis n'e deus quet discontinuet da recommandin observin erfad reglenno pere e deus chanchet bepret dious an amser, an dud ac ar plaço. Goude tout, ar pes a ra goelet penos e so bet a viscoas pratiquet un abstinanç benac, ec'h eo dre ma ho deus an oll boblio, quen coz quen neve, petra benac ma int sebeliet bars an devaligen deus an infidelite ac an idolatriach, memes ar Mahometanet, ho deus oll un abstinanç benac en toues ho deverio a religion. Mæs na n'eus quet ezom a quen-

lies a ræson evit decidan eur c'hristen mad da sentin; gout a ra penos e tle bean soumettet d'an Ilis, ac he humilite da sentin a so mil goues da vean preferet voar an ourgouil deus ar re pere a grede e ve bas ac izel en em assujetissan parfæt d'un obeissanç quen ræsonabl evel ma c'houlen an Ilis diganimp : *Rationabile obsequium vestrum.*

Betec memes ar reform a so pretantet d'ober en Bro-Saus, e deus conservet an abstinanç d'ar goëner, d'ar sadorn, d'ar vigilo, d'an daouzec deïo ha d'ar c'hoaraïs en antier. An differanç a so hepquen entre ar Sauson ha nin, ec'h eo dre ma eo bet goell gante, en matier a religion, heuil gourc'hemeno a roue evit re an Ilis. Ac evelze ec'h eo ar roue ac ar parlamant a fix an deïo vigel; ac an dispanço e ve roet dre *urs ar roue.* Pep den ræsonabl a santo ar bris deus un hevelep disacord abeurs hon breudeur pere na n'int bet dispartiet diouzimp nemert dre libertinaj eur roue avoeltrer. Gallout a rer lenn voar bratico ar Sauson, ar paragaph 92 deus ar scisvet levr a *variationo* scriviet gant *Bossuet.*

## CHABIST PEVARE.

*Exempl a fidelite da heuil ar reglenno deus an abstinanç, tennet deus ar lesen ancien.*

### QUENTAN EXEMPL.

N'HO deus quet bet an dud en pep amser ér memes sonjo evel m'ho deus ar re deus an amser en pehini e vevomp. Ar personajo ar muan estimabl ho deus roet eu pep amser preuvenno crenv deus an exactitud gant pehini e ramplissent an deverio commandet deze gant ar religion. Ar lesen ancien a fourniss d'imp voar ar matier memes deus an abstinanç exemplo parfet a fidelite.

Pa voa ar Judevien captivet en Babylon, ar roue a c'hoantcas caoût en he bales unan benac deus a vugale Israël, pere a disquenje deus a famil royal. Na dlefoant caout nep sort defaut, bean græt mad a gorf, intellijant, habil er squiancho, ac en eur guir dlect a rent bean pourveet deus an oll galitéo necessær evit n'em bresantin gant distinction en pales ar roue. Commandin a reas servijin deze bemde quicq divoar he daol ha

gouïn deus an hini a eve he-unan, evit ma c'helfent, goude bean bet maguet en pad tri bloa er guisse, paræssin en he bresanç. Choaset a voe, en toues re all, deus a dribu Judas, Daniel, Ananias, Mizaël ac Azarias. Evel ma voa difennet, dre lezen ar Judevien, ober usaj deus ar sort quicq a n'em broposet da rein deze, « Daniel, eme ar scri-
» tur sacr, a formas en he galon ar resolu-
» tion na deüje quet da n'em souil o tibrï
» deus ar pes a deuje divoar daol ar roue,
» ac o c'hevan dens he vouïn. Pidin a reas
» eta ar chef da behini e voaint confiet, da
» bermettin dean tremen hep quemer netra
» a guement a voa capabl d'en rentin im-
» pur... An officer-se a laras da Daniel :
» Doujanç em eus deus ar roue ma mæstr,
» pehini en deus reglet he-unan ar pes a dle
» bean servijet dac'h da dibrin ha da evan;
» car, mar goel ac'hanoc'h treutoc'h evit an
» dud yoanc all deus ho noad, e veet caus
» ma em c'hasso d'ar suppliç. » Daniel a broposas dean ober ar epreuv en pad dec de ha rein deze ho fevar legumaj da dibrin ha dour da evan. « Ha da ben dec de, ho
» bisaj a voe cad gouelloc'h ha cals lartoc'h

» evit hini an dud yoanc all pere a debre
» quicq herve urs ar roue. » Continuin a re-
jont ar fæçon-se da n'em vagan, ac ar scri-
tur sacr a lar penos « An Autro Doue a
» roas d'ar pevar buguel fidel-se deus a Is-
» raël ar squiant ac an anaoudeguez deus an
» oll levro ha deus an oll furucz. A Daniel
» ouspeu da - ze, a recevas an intellijanç
» deus an oll visiono ha deus ar soujo. »
Ar re-se eo a guemeras Doue dindan he bro-
tection particulier, ac a delivras deus ar
fornes ardant en pehini e voaint bet tolet
evit bean refuset adorin statu Nabuchodo-
nosor : Daniel a voe ive preservet bars en
fos ar leonet dious furor ar loenet-se quen
terribl.

Chetu ennen deja un dra edifiant ha ca-
pabl da lacat cals a ghristenien da ruian.
Tud yoanc pere, en pales eur roue, a re-
fus dibrin ar boet pehini a fell d'ar roue da
bartajin gante, pebes exempl ! Mæs ive
Doue ho recompanças deus ho fidelite d'he
lesen ; car ar pes a rer evitan na ve james
collet ; mæs gant pebes rigueur na bunisso-
en quet ar re pere en em bermet da derrin
lesenno he Ilis deus a behini e fell dean e

respecfemp ar gourc'hemeno evel pa deufent dianfan memes?

### Eil exempl.

Chetu aman c'hoas un exempl all crenvoc'h ha muoc'h capabl da gonfontin ar lachete deus ar ghristenien-se a bere e c'housomp er fad ec'h eo quen bras an nombr. Goelet a raint sclær meurbet penos an oll digareo pere a glescont pervuan evit excusin ho disobeissanç a gouëe dirac ar fidelite quen stard deus an dud just ha courajus a bere ec'h eomp da goms.

An oll a oar penos Antiochus, antechrist ar Judevien, a fellas dean laeat ar bobl malheurus-se d'abandonin servij an Autro Doue. Commandin a reas eta, dindan boan a varo, ma vije græt deze oll dibrin quicq difennet gant ho religion, en mepris deus ar religion-se. Raportin a ran aman comso ar scrivagner sacr memes, en eil levr hanvet ar Machabeet. « Eleazar, unan » deus ar c'hentan doctoret deus ar lesen, » den ancien ac en defoa eur figur respec- » tabl, a voe sollicitet stard da dibrin quicq » loenet deus a bere an usaj a voa difennet

» dre lesen Moyses. C'hoant a voe memes
» d'en forçan, en eur diguerin he c'heno
» dre ners; mæs en, o preferin eur maro
» glorius voar eur vue griminel, a avanças
» a volonte voad, ac anezan he-unan, da
» gad ar plaç deus ar suppliç; o considerin
» evel neubeut a dra ar pes en dije da souffr
» bars an occasion-se, ac, o chom ferm
» bars ar batiantet, en em resolvas na raje
» netra enep d'ar lesen dre garante evit ar
» vue. Ar re a voa presant, touchet dre eur
» gompassion faous, abalamour d'an ami-
» tie goz ho devoa evitan, en tennas a goste,
» ac en supplias da gaout mad' ma tigasjent
» dean quicq deus ar sort a bermette ar le-
» sen, evit ma c'helje ober seblant da vean-
» tanveet deus a quicq ar sacrifiç, herve
» urs ar roue ha ma vije dre ennon preser-
» vet deus ar maro. Mæs en, o considerin
» ar pes a c'houlenne digantan un oad ac
» eur gosni respectabl, ac he vlev gouen
» pere a seve c'hoas ar grandeur deus he
» ine, ac ar vue innoçant ha divlam pehini
» en devoa conduet adalec he vugaleach,
» a respontas ractal, herve ar gourc'he-
» meno santel deus a lesen an Autro Doue,

» penos e voa gouell gantan mervel evit eu
» em rentin d'ar sollicitationo a reet dean.
» Na n'eo quet dign, emezan, d'an oad en
» pehini ec'h omp arri, caout recours d'an
» disober-se pehini a vije capabl da lacat
» cals a dud yoanc da sonjal e vije Eleazar
» d'an oad a dec vloa a pevar-uguent tre-
» menet deus a lezen ar Judevien da hini
» ar bayanet, a dont hi ho-unan, trômplet
» dre ar seblant-se e mije græt, da gon-
» servi eur rest benac deus eur vue beris-
» sabl. Tennan a rafen dre ennon ar vez ac
» an dishenor voar ma c'hosni. Car, petra
» benac ma n'em breserfen breman dious
» punitiono an dud, na elfen quet cous-
» coude n'em divoal ous an tolio deus a
» dorn án Autro Doue, nac er vue man,
» na goude ma maro. Evelze, o vervel gant
» couraj, e tiscoëin bean dign deus an oad
» avancet en pehini ec'h on arri, ac e le-
» zin gant an dud yoanc un exempl a fer-
» mete, o souffr gant constanç ha gant joa
» eur maro henorabl dre attachamant ous
» hon lesenno santel meurbet. Evel n'en
» devoe achuet ar c'homjo-se, e voe trai-
» net d'ar suppliç... Pa voa prest da ver-

» vel, dindan an tolio gant pere e voa ac-
» cablet, e reas un hoenad ac e laras : Au-
» tro Doue, c'houi pehini oc'h eus un ana-
» oudeguez santel, c'houi a voar sclær pe-
» nos a men o c'hallout bean preservet
« dious ar maro, e sautan em c'horf poa-
» nio cruel meurbet, mæs em ine o c'han-
» duran a galon vad dre doujanç deus ho
» hano santel. Mervel a eure evelze, o le-
» zel, non pas hep quen gant ar yoanctis a
» Israël, mæs gant he nation en antier, un
» exempl bras a vertu ac a fermete dre ar
» sonj ho dije deus he varo. »

Trede exempl.

Bars ar seisvet chabist deus ar memes levr, e lenner ar recit deus a varo ar seis breur Machabe ac ho mam.

« Arriout a reas, a so scrivet ennon, ma
» voe quemeret ive seis breur ac ho mam.
» Ar roue a fellas dean er memes façon ho
» c'hontragn, enep da difen ar lesen, da
» dibri quicq difennet, ac evit hoc'h exci-
» tan d'en ober, e ree ho dispen a dolio
» fouet ac a dolio scourge græt gant cro-
» c'hen igen. Mæs unan aneze, ar map

» enan, a laras dean : Petra a c'houlennet-
» hu ha petra oc'h eus - hu c'hoant da dis-
» quin guenemp ? Nin a so prest da vervel
» quentoc'h evit terrin lesenno Doue ha hon
» zado coz. » Oll e perisjont eta bars en
tourmancho horribl, ac ho mam, pehini
a so represantet gant ar scritur evel *dign
deus ar brassan admiration ha da vevan
eternellamant en memoar an dud*, a exhorte
pep hini aneze gant cals a ners, da chom
ferm ha da divoal na deujent da n'em dis-
coe infidel da Doue, deus a behini e conte
deze ar madobero hep nombr. An hini
iaouanca o vean chomet en he-unan goude
ar suppliç deus he c'houec'h vreur, an ty-
rant a lacas pecho neve evit surpren he fide-
lite. « En assurin a eure dre le penos en rent-
» je pinvidicq ac eurus, en lacaje en reng
» he vignonet vrassan, e roje dean ar garg
» deus an affero pubilc, mar carje abando-
» nin lesenno he dado coz ; mæs ar buguel-
» se na seblante en fæçon ebet touchet dre
» ar sort promesseo. Neuse ar roue a c'hal-
» vas he vam, ac e c'hangajas da inspiran
» d'he map santimancho muoc'h salutær.
» Goude ma en devoe laret dezi cals a dreo

» evit he gonid, e promettas e raje eur
» guentel d'he map. Er memes amser e ple-
» gas evit coms ountan, ac, oc'h ober goab
» deus an tyrant cruel-se, e laras dean en
» he langaj : Ma map, ho peet true oozin,
» men em eus ho touguet nav mis entre ma
» daou goste, men em eus ho maguet gant
» ma lææz en pad tri bloa, men em eus ho
» savet betec an oad en pehini e hoc'h
» arri. Ho supplian a ran, ma map, da sel-
» let ous an euv ac ous quement so ennan
» ha da gompren eifad penos Doue en deus
» ho crouet deus a netra, quencouls ac an
» oll dud. Dre-ze na doujet quet ar bourev
« cruel-man, mes n'em rentet dign da gaout
« lod en souffrança ho preudeur, ha rece-
» vet a galon vad tol ar maro, evit ma que-
» vin ac'hanoc'h gante bars ar visericord
» pehini a c'hortoomp. En dra ma comse
» c'hoas, an den yoanc en em lacas da grial :
» Na sentan quet ous gourc'hemen ar roue,
» mæs ous an urs deus a lesen Doue roet dimp
» dre Voyses.... Ma breudeur, goude bean
» anduret poanio pere a so tremenet, as o de-
» ja breman en allianç deus ar vue eternel....
» Evidon men, abandonin a ran a galon
vad,

» vad, evelte, ma c'horf ha ma bae evit
» sonten lesen ma zado coz, ha pidin a ran
» Doue da n'em rentin hep dale favorabl
» d'hon nation. . . . Neuse ar roue, anfla-
» met a goler, a discargas muoc'h c'hoas
» voar hennes evit voar ar re al, an effor-
» cho deus he arrach; .... ha mervel a eure
» gant ar barcte deus he innoçanç, evel he
» vreudeur, ha gant eur gonfianç parfæt en
» Doue. Erfin ar vam a anduras ive ar maro
» goude he seiz buguel »... Pebes reflexiono
a 10 lec'h d'ober naturellamant fermete
un hevelep mam! Peguen mezus a ve ar
gomparæson a eller d'ober deus anezi gant
quen lies a dad ac a vam pere, pell dious
rein d'ho bugale quentelio fur pere ho stago
ous Doue, a deu er c'hontrel da abusin deus
ho autorite evit ho lacat da vancan d'ho de-
ver voar ar pes a sell an abstinanç! Dont a
reont d'ho gourdrous, ac ho forçan a reont
da vont enep d'ar lesenno fur deus an Ilis.
A sellet a raint-hi evel eur sodes ar vam-
se pehini a lar dimp ar scritur a voa *leun a furnez*? Pessort assuranç a ellont-hi caout
deus ho silvidiguez, o heuil eur rout oppo-
set cren d'an hini a gondu d'an euv? Ar

vam grenv-se, leun a gouraj ac a generosite, na c'houllas quet n'em rentin coupabl deus un action pehini a vije bet eur brofession deus ar bayanet; distrein a ree dious quement-se he bugale, gouell a voa ganti ho goelet o vervel dirac he daoulagat, ha mervel he-unan, evit na voa quemer lod en iniquite, ha bemde e quever christenien pere, hep scrupul, en em rent *hanval ous payanet*, o refus, evel ma lar Jesus-Christ, sentin ous an Ilis. En em varnont divoar an exemplo-man, en em gondaonont ha detestont eur gondu quen criminel!

---

## CHABIST PEMPET.

*Exactitud an dud fidel d'ar reglenno deus an abstinanç ebars ar lesen neve.*

Bean hon deus, en amserio ancien, testenio ar muan respectabl, pere a brouv penos en em brivet, adalec commançamant an Ilis, deus a guicq en deio iun. Herman, pehini a veve voardro fin ar siecl quentan, a goms en he drede levr deus ar *Pastor*, deus an usaj da dremen an deio-se gant bara sec'h ha dour.

Sant-Jacques, quar d'hon Salver, a heuille guir evit guir maxim sant Paul, *Penos ec'h eo avantajus d'an den na debro quet a guicq.* Goelet a rer en trede levr Euseb, er chabist trisecvet, penos en effet na guemereevit magadurez netra deus a guement a nijebet bue.

Sant Cyrill, Patriarc'h a Jerusalem, bars an drede siecl, a lere Cathec. pevare : *Iun a reomp ha n'em absten a guicq*, etc.

Sant Chrysostom, pehini en devoa quement a zel evit conservation an oll boencho deus an disciplin, quencouls ac evit ar pes a sell an dogm, a goms ive er memes fæçon ; mæs coms a ra, en henor deus a ghristenien he amser, deus a actiono caër pere sivoas a so re ral en hon amser. Bars en he c'honec'hvet homeli d'ar bobl deus a Antioc'h, en pehini e comse, evel m'en groecasi en he oll discourio eloquant, deus ar c'hustum milliguet da douet ha da vlasphemin, e lar : « Pehini eo ar poaniussan da » dremen hep touet, pe da souffr an naon » en pad un de, ha da vean disec'het dre un » tam bara ac eur bannac'h dour ? Certæn » co penos an hini divoean a so nenheu-

» toc'h supportabl. Couscoude, emean, ar
» c'hustum a rent un dra qnen facil ha quen
» praticabl, ma tèuer en amsér ar iun, an
» despet d'ar sollicitationo gant pere e c'houſ-
» fet bean presset ha forcet d'ober usaj deus
» ar pes a difen lesen ar iun, e tèuer, men-
» lar, da gaout gouell andurin tout evit
» quemer eur boet benac difennet. »

En amser an ampereur Justinien, ar famin a reas eur ravaj bras en Constantinopl en pad eur c'hoaraïs. An eil zun deus an amser santel-se, e commandas an ampereur d'ar guicguerrien staillan quicq da voerzan, mæs den ebet na deas da brenan. An dud fidel a discoeas penos e *voa gouell gante mervel evit violin traditiono ha lesenno pere ho devoa recevet digant ho zado coz.* Gallet ho dije sur, evel sant Spiridion, en em bermettin an induljanç-se en un necessite quen pressant; mæs ho ferveur na n'em accommode quet gant un bevelep donster. Petra so muoc'h capabl da lacat da ruian ar ghristenien sansuel pere na ellont quet souten an idee deus ar privationo disteran, ac a dorr hep ræson ebet reglenno an Ilis!

En Pologn, dre god Mieceslas, piv benac

a vije prouvet en dije debret quicq en pad ar c'hoaraïs, e vije tennet dean he dent. Nac a dud en Franç, ac en lec'h all, e lar Proyart, n'ho dije quen a dent voarben Pasq, ma vije punisset ar re a dorr lesen ar c'hoaraïs herve ar rigueur deus a god Mieceslas !

Araue ar revolution en Franç ac er broio all catholiq, na voa quet permettet d'ar guicgaerrien goersan quicq er c'hoaraïs. En commançamant an amser santel-se e vije feurmet an droet da voersan evit an dud clanv ac infirm. Ar bermission-se na vije accordet nemert da unan, memes er c'hærio, ha c'hoas e renqje pean eur som evit an hospital. Chetu ennon pessort appui a roe ar lesenno civil da re an Ilis. Na rapportin quet aman ar reglenno rust pere a heuille voar an articl man an dud-se, pere, en amserio guentan ha caëran deus an Ilis, en em gonsacre d'an Autro Doue ac en em sebelie en bev bars en gouencho en pere na vije jamæs goelet nep sort boet dre guicq. Bet so bepret deus ar sort retrejo santel, ac en despet d'ar malheur deus hon amser, e so c'hoas tyer eurus en pere ar vertu a

fortification ac an obeissanç ar muan parfæt da c'hourc'hemeno an Ilis ha d'ar reglenno deus an urz, a so pratiquet gant fidelite, ae delc'h pen gant edification d'ar scandal ha d'ar revolt quencouls ha d'ar gloutoni deus a guen lies a ghristen. Na gomsin quet memes deus un nombr bras a exemplo deus eur soumission barfæt roet gant cals a re vras, a rouane ac a impalaerdet pere guever en histoar deus an oll amserio, quement-se e vije re hir. N'em gontantin a rin da goms deus a unan benac.

Ar sir a Joinville, senechal deus a Champagn, quen hanaveet dre he simplicite, a voe græt prisonnier en Egypt assambles gant sant Louis, ac e vije recevet alies ous taul ar Soudan pehini en devoa eur gonsideration vras evitan. Eur goëner benac, hep ober attantion, e quemeras quicq; mæs eur parjsien pehini en devoa ezom a goms ountan, a laras en eur antren er sal da dibrin, gant un ær estonet bras : *Ah ! sir a Joinville, evit henor Doue, petra a ret-hu ase ? Petra a ran men dreistordinal, eme Joinville ? Petra*, a respontas eguile, *dibrin a ret quicq er goëner ?* Ar senechal disconcer-

fef, a lacas prontámant he assiet voar an donar. Ar Soudan a reas explican dean dre he interpret deus a betra e voa quistion, ac o c'hoelet an ambarras en pehini en em gueve Joinville, a laras dean penos, petra benae ma voa difennet en he lesen ober usaj deus a guicq da voëner, Doue, na n'em gafje quet offancet deus an dra-se, pa voa arriet hep gout. Couscoude Joinville evit en em bqnissan deus ar faut involontær-se, en em gondaonas da iun divoar vara sec'h ha dour bep goëner deus ar c'hoarais voarlerc'h. Pebes docilite da reglenno an Ilis ! Penos e teu un hevelep condu da gondaonin an disourci, an disobeissanç ac an infidelite deus eur foul a ghristenien en hon amser !

Diudan ren Louis Pevarzecvet, eur marechal a Franç a diguemeras eu he dy breur ar prinç deus a Vro-Sao. Eur goëner o rein dean da leinan, e reas servijin an daul en vigel. « Pardonin a reet d'in hep dout, a » laras d'ar prinç ar gouir ghristen-se, da » vean heuillet ar lesenno deus ma religion, » petra benac ar circonstanç a seblante rein » din hirie ar bermission da n'em dispansin » deus a reglen ar vigel ; mæs na m'eus quet

» sonj e veit biscoas manquet d'he miret. »
Ar, prinç en meulas da vean quen exact d'he dever, ac a laras dean penos e voa eurus ar roue pehini eu devoa evit souten he autorite ac he dron tud eveltan, pere, o vean fidel da Doue, na vancjent quet da vean ive fidel d'ar prinç pehini a servijent.

Mæs sellomp ive histoar Louis c'houesecvet, ar roue merser-se a behini ar religion a ra gant justiç quement a veulodi. Aboue fin ar ren diarauc, e servijet er palæs quicq ha vigel en deio vigel pa vijet bet o chasseal. Ar prinç-se pehini en devoa doujanç Doue a reas reformin un hevelep abus. Un officier coz, o vean voar ar sujet-se, soutenet penos ar pes a antre bars en corf an den na souil quet he ine, a n'em grede, dre ar principse, beau dispanset deus an urs commun. « Nan, Autro, a respontas » ar roue gant ners, dibrin quicq na souil » quet an ine, ha na n'eo quet an offanç » dreizan he-unan, mæs ar revolt enep d'un » autorite legitim ha terrin he gourc'hemen » expres, a ra ar pec'het ; na vanq eta ne- » mert gout aman ac-en en deus roet Je- » sus-Christ d'an Ilis ar pouar da gomman-

» din d'he bugale, ha d'ar vugale an urs da
» sentin ounti ; ar c'hatechis en assur : mæs,
» pa lemmet an Aviel, e tlejac'h bean goc-
» let penos Jesus-Christ a lar en ur plaç be-
» nac *penos piv benac na chileo quet an Ilis*
» *a dle bean sellet evel eur payen* ; evidon
» men a n'em delc'h ennon. » Eur respont
quen caër a voa sur dign deus eur roue
meurbet christen.

Ar memes roue, persecutet gant he ad-
versourien, a voe laquet da dremen dre ar
rustan epreuv. He vourrevien, pere a le-
que ho gloar da n'em revoltin enep d'an
Ilis quenculs evel enep d'ho roue legitim,
a servijas dean quicq eur goëner ; na voant
quet contant da vean en privet deus he li-
berte, c'hoant ho devoa c'hoas da dour-
mantin he gonsciang. Hep ober an disteran
clem, ar roue a guemeras eur voerennat
dour, a drempas ennan un tam bara, ac a
laras gant un ær c'hoarsin : *Chetu ase ma-*
*leïn.* Pebes exempl !

An Itron Elizabeth, c'hoar ar roue mal-
heurus-se, e devoe lod en poanio he breur.
O vean chomet er prison gant an Itron Duc-
ques a Angouleme, goude maro ar roue ac

ar ronanes, e c'houllas alies d'an deïo vigel-na vije quet servijet a guic voar he zaul ; maes ar monstro-se pere he fersecute, a sellas eur sort goulen evel eur rest deus un education ridicul, ac a refusas bepret n'emrentin d'he desir. Unan deus an dud fall-se a laras dezi un de : *Evit an egalite, na n'eus differanç ebet entre an deïo ; na n'eus quen a sunio, mæs decado int.* Un all, gant un insolanç barbar a respontas dezi ive : *Mæs, citoyanes, na ouzout quet eta or pes a dremen ; na n'eus quen nemert sodien a guement a gredfe ar sort treo-se.* Na reas quen a resistanç. Gouscoude pa voe arri ar c'hoaraïs, en greas en antier, petra benac n'e devoa quet a voed vigel, na dijune quet. Quemer a ree da greis-de evit lein, eur scullat cafe dre læz pehini e vije digacet dezi dious ar beure, ha da noz na-debre nemert bara. Bars en memoarie an Itron Ducques a Angouleme e lenner an detaillo interessant-man. Touchet a veer betec scuil daëro pa sonjer hep quen penos eur brinces delicat o tremen deus a douster ar c'hentan palæs a voa en Europ d'an horreur deus eur prison, a n'em gontant deus un tam bara.

trempet, evit oll vagadurez, en-pad eur c'hoarais en antier, evit divoall a disobeissan da lesen an Ilis. Ha gallout ellomp nin admiran avoalc'h un exempl quen caër a gourach ac a vortification inspiret dre eur fe bev ha soumettet ! Pebes sujet a gonfusion evit ar re pere, dre ma n'em guevont martese en beac'h pe en circonstanço all particulier, a sonj bean dispanset deus a lesen ar vigel, abalamour na guevont quet peadra da satisfian avoalc'h ho sansualite griminel dre eur sort boet ! Nac a lec'h a so da huenadin o c'hoèlet un hevelep scandal !

En em arretin a ran. Laret em eus avoalc'h evit inspiran da ghristenien an desir salutær da heuil exemplo quen henorabl. Piv a ouffe dale un instant evit en em decidan da guerset voarlerc'h ar ghristenien fidelse, ar personajo bras-se a bere ar sonj a vo da viquen eur sujet a venediction? Piv a ve goell gantan heuil an exemplo dishenorant deus eur vanden revolutionærien, tud revoltet, libertin ac impi, pere, ca pep amser, ho deus leset voar ho lerc'h un hano mezus, goestlet gant ræson da vez an oll amserio? Quement-se e vije eur sin sclær

deus eur gorruption vras a galon. Pegnen lies a hini a so c'hoas, ac a guemer ar bartise, dre eur princip a berversite, daouist pegnen horribl eo ! Mæs, en despet d'eur gorruption arri quen general, e chom bepret eur certæn nombr a ghristenien docil; ac an exactitud a lequeont da heuil gourc'hemeno an Ilis, n'e deus netra a guement ho rentfe méprisabl. Pa douer, dre gonsciang vad, da n'em soumettin d'ar reglenno-se gant scrupul, un hevelep consciang a c'houlen ive accomplissan un nombr bras a deverio all, deus a bere en em delivr hep remors an dud hardi-se pere na hanaveont quen a autorite, ha pere n'ho deus evit n'em gonduin, nemert ho fantazio evit reglen.

---

## CHABIST C'HOUEC'HVET.

*Scandal roet gant an tado ha mamo, mæstro ha mæstreset d'ho bugale ha d'ho domestiquet.*

Ar liberte malheurus pehini a guemer an tado ha mamo, ar mæstro ha mæstreset, da vancan d'ar vigel, a so eur gouli poannius evit

evit an Ilis. Un tad ac eur vam ho deus bugale pere a so confiet deze gant Doue evel un depot precius evit m'ho c'honduoint d'an env, ac ho distroont divoar an hent a gondu d'an eurustet ! Jesus Christ en deus laret e voa ret chileo an Ilis, ha penos *piv benac n'e chileo quet a dle bean sellet evel eur payen ;* ac ar sort tado ha mamo scandalus a hardia ho bugale da n'em revoltin enep d'an Ilis santel ; ha mæstro pervertisset a excit ho servijerien d'ar memes revolt dre discourio pernicius ha dre an exemplo scandalus pere a roont deus ho disobeissanç da lesen ar vigel. An abostol sant Paul en deus prononcet eur setanç terripl enep d'ar ghristenien disourci pere na lequeont importanç ebet en silvidiguez an dud deus a bere e maint en carg : *Piv benac n'en deus quet a soign deus he dud, ac ispicial deus ar re a so en he dy, en deus renoncet d'ar fe, ac a so goas evit un infidel.* Mæs, mar d'eo eur ſaut quen bras evit an tado ha mamo, ar mæstro ha mæstreset, mancan d'ar vigilanç a dleont da gaout voar guement a so dindanne, petra da sonjal deus an efforcho a reont evit ho lacat da derrin ordonnanço an

Ilis? Mar beer deja da vean blamet meurbet pa na deueer quet d'arretin an disurs deus an inferioret ; e veer cals muoc'h blamabl pa abuser, evit ho douguen d'an drouc, deus un autorite pehini na n'eo roet gant Doue nemert evit lacat ober ar mad. Pebes differanç entre ar sort tado ha mamo ac ar vam illustr-se deus ar Machabeet, ac ar vam dign-se deus a sant Louis, pehini a lere quen alies d'he m'ap ar c'homso caër-man : *Ma map, gout a ret peguement ha caran ; mæs an Autro-Doue a so test d'in penos a ve gouell guenen ho coelet o coll ar gurunen deus a Franç ac ho pue, evit na ve clevet e vec'h couet en eur pec'het marvel.* Un had quen mad, taulet en calon ar princ yoancse, a broduas ennan ar freus ar muan consolant. Remarquin a ieomp ive en histoar Tobi penos he guentan soign a voe da *disquin d'he vap doujan an Autro Doue ha pellaet dious pep pec'het.* Na voa quet deus he garacter permettin ma teuje ar map-se, an objet deus he oll sourci, da derrin lesenno Moyses voar sujet an abstinanç, en pehini, enpad ar gaptivite, a voele gant eur glac'har pehini na eller quet da expri-

man, ar Judevien pere a voa en Niniv, o tibri quicq gant ar bayanet. Evitan-en, a lar ar Scritur Sacr, *a viras he ine, ha na n'em souillas quet dre an usaj deus ar meujo pere e voa difennet gant ar lesen.*

Eurus ar vugale ! da bere tad ha mam a ro evelze adalec ho bloavejo quentan, quenteillo fur deus ar fe; hanval ous ar c'hoar tom, e quemeront æset an impressiono ar muan favorabl, ac evel eur blanten yoanc, ho fleguer evel ma ve c'hoant. Eur vessel neve a vir pell ar c'hoëz deus ar liqueur quentan a ve bet ennan; calon ar vugale na goll ive nemert gant poau ar santimancho a fidelite pere a ve inspiret deze en un oad tener. Pebes bonheur evit tado ha mamo fur ! bean ho-deus lec'h da esperin e vo ho bugale ho joa ac ho eurustet. Tobi, ar map, a voe consolation ha souten he dad mad. Mam ar Machabeet a voelas he seiz map ous n'em discoe dign deus anezi. Mæs quement a ma eo capabl un education fur ha herve ar principo deus ar religion, da rein goarant d'an tado ha mamo, quement all ive ec'h eo dangerus evite disquin d'ho bugale meprisan ar lesenno santel deus

an Ilis. Penos e vouint-hy soumettet d'un tad pe d'eur vam pere ho devo disquet deze n'em revoltiu enep d'an Ilis pehini a gommand d'imp an Aviel da chileo gant ar memes docilite evel Doue memes? Pa ho devo denet ar sort principo a disobeissanç evel gant ar lez, pelec'h e vouint-hi capabl d'arretin? Na vo quen netra a sacr evite, mar beont consequent, ac an dud malheurus-se a rei d'ar societe eur presant dangerus, o lesel voar ho lerc'h bugale impi pere a reio d'ho zro ar memes quenteillo d'ar vugale a lacaouint er bed.

Evit ar gonscianç, nac a valleurio a so o heuil an disobeissanço-se da lesen an Ilis! Bean int eur scandal funest meurbet ha d'ar re en ro ha d'ar re en em lez da vean surprenet gantan; tado ha mamo, mæstro ha mæstreset en em angaj, hi ac ho bugale ac ho servijerien, en eur foul a bec'hejo pere ho laca da goll bue an ine ha graço mad an Autro Doue. Ma ve laret d'un tad pe d'eur vam rein poëson d'ho bugale, en em santfent carguet a indignation; an deneridiguez naturel pehini ho deus evite, e vije revoltet o clevet un hevelep proposition; mæs pa

roont ar maro da ineo perc a dleje bean quen quær deze, e commettont eur faut cals brassoc'h. Ho rentin a reont dign deus un eternite a dourmancho ha na vanq evit se nomert un disobeissanç d'an Ilis voar ar poent man; mæs na c'houller quet diguerin daoulagat ar fe evit goelet ar vouirione man; pellaet a reer ar sonj deus an eternite-se en pebini pep unan a vo recompancet pe bunisset dious ar mad pe an drouc en devo græt; ac e reder evelze evel tud dal entrese ac un termen quen spontus. Tado ha mamo nebeut christen na reont quet a reflexion penos o vean crouet hanval ous un Doue eternel, e vevouint hi aç ho bugale, queit ac en. Na n'em bersnadont quet penos en pad an oll eternite e vouint exposet d'ar reprocho ar muan c'hoëro deus a beurs ar vugale-se pere a veulo jnstiç Doue da vean ho discaret dindan an tolio deus he venjanç, ac a losquo voarne malediction dre m'ho devo ho zennet gante er memes abim a boanio. Santout a raint neuse petra a dalveo bean lemmet digant Doue ineo pere a so constet quement dean. Gouel e vije bet mil goues d'ar vugale malheurus-se na vijent bet biscoas ganet;

mæs ivo *gouel e vije d'ar re pere ho scandalis er fæcon-se , e vije staguet eur min milin ous ho goug ha bean tolet en fonç ar mor.*

---

## CHABIST SEISVET.

*Scandal ar re a ro quicq en ho zier en deio difennet.*

### Hostijen.

Tuo pere a sélje evel eur jeu rein poëson d'an dud pere ho dije ar malheur d'antren en ho zier , a vije sellet gant ræson evel an dud dangerussan ac ar muan dign da vean punisset gant ar lesenno. Dirac daoulagat ar religion , hostijen pere na sentont quet ous lesenno an Ilis, ac a servij d'an dud a ve en ho zier, bep sort boet difennet, hep sellet dious de ebet, a dle bean consideret er fæçon-se. Un differanç a so c'hoas, sel mu ec'h eo preferabl d'ar c'horf an ineo da bere o stignont ar pec'h funest-se, sel vrassoc'h a se eo ho fec'het. Goude ar principse pehini a so quen gouir , peguen bras nombr a brevaricationo ho deus da n'em reproch an dud malheurus-se pere a ra evel

eur jeu deus a lesenno Doue ha deus a re he Ilis ! Deus a beguement a scandal ho devo hi da respont ! En pad ar vue, bean bet un occasion continuel a bec'het evit eur foul a dud deus a dreoll pere a arri hep cess, peguen bras perversite. Na gonsever quet nemeur un etat mooc'h funest evit an hini en pehini en em gav an ineo carguet da respont deus a guement a fallagriez. Peguement a so a ghristenien, pere n'ho deus quet bet an ners da sevel hust d'ar respect humæn, ac a damallo deze un de e vouint bet caus d'ho malheur. Laret a raint da Doue: offret ho deus d'imp deus ar boet difennet, ac hon deus debret, evel ma lere gouechal Adam d'an Autro Doue, o teurl he faut voar Eva; mæs an excus ven-se na rento divlam nac an eil re nac eguile; ac ar re a vo bet caus d'ar pec'het, ac ar re ho devo en commettet a n'em gavo dindan ar memes condaonation.

Bean so en toues ar mæstro hotel ac an hostijen a n'ho deus quet an disteran santimant a religion; na guevont digare ebet evit excusin ar prevaricationo da bere ec'h int caus. Na gonsultont nemert an desir ho

deus da dastum ; ac evel eur pret quicq a so muoc'h profitabl, e reont deus a se un interest en pehini en em delc'hont. Bean a veont memes hardi avoalc'h evit ober goab deus ar re discoe an desir d'ober vigel, a refus a reont a vocjo ho recev en ho zy, mar na fell quet deze en em bermettin da derrin lesenno an Ilis.

Bean a so re all pere, o vont da heul ar foul, petra benac m'ho deus c'hoas un neubet a fe, a gred penos e c'hellont ober evel ar re all, abalamour, emeze, ma ve collet ho c'homerç, mar n'em delc'hfent en ho dever. A dre ze e ve servijet quicq voar ho zaulio evit na nevo den lec'h da reclam. Ar re ar muan exact ho deus soign da servijin ive vigel, evit lesel gant pep hini liberte da c'hoas ; mæs ar brecaution divoean man na n'eo quet c'hoas avoalc'h. N'ampechont quet an drouc dre ar voyen-se, ac ho fe a ve evite eur ræson evit caout rustoc'h barnidiguez, abalamour m'ho devo græt an drouc, petra benac ma en anaveent ous ar sclærigen deus ar flambaos divin-se.

Petra a dleont hi eta d'ober? Chetu aman : obliget int da servijin vigel, en deio merquet

gant an Ilis, d'ar re oll pere na seblantont qnet caout eur ræson crenv avoalc'h evit mancout d'an abstinanç. Mar desiront rein quicq d'ar re a c'houlen, e tleont goulen permission digant ar superioret deus an Ilis. Ret eo ive ma ho servijfent a gosto, evit divoal ous ar scandal. Ar pap Beneat pevarsecvet, pehini en deus roet eur bull voar ar matier-se, a exij ar gondition divoean man. Ar bastoret a laro penos ober, pa vo recours deze, ac a gonsulto an Escop, mar n'ho deus quet ho-unan ar pouario necessær. Neuse conscianç an hostis a vo tranquil. An Ilis, evit ræsonio mad, a ell lemel un difen pehini e deus græt; mæs ounti, ac ounti he-unan, ec'h apparehant da hanavout pegouls e ve mad ar ræsonio a sonjer da gaout evit bean exant deus he lesenno; dezi eo da *eren ha da dieren ;* an Autro Doúe en deus roet dezi ar pouar-se. Netra muoc'h facil evit en em lacat evel-se en assuranç : piv benac a neglijo ar sort moyen, na vo quet sur dign deus an disteran induljanç a heurs Doue, ha na ello caout nep excus solid evit bean justifiet.

## CHABIST EISVET.

*Scandal roet gant eur foul a ghristenien voar sujet ar vigel.*

A voejo, a re alies, en em gav tud a neubeut a fe, pe en beach pe en fæçon all, na guevont quet an disteran difficulte evit terrin lesen ar vigel. Mar n'em gav en ho zouez eur c'hristen a na vo quet stard avoalc'h en doujanç Doue, mæs en devo aon en em rentin coupabl deus ar memes faut, en troont en ridicul, e c'hoarsont voar he gont, e leront badinerajo pere na reont nemert re a effet; ha gant aon a vean pelloc'h goapaet, e teu d'imitan ho disurs. Condition ar sort tud fall-se a so da vean deploret. Lemel a reont un ine digant Doue, ac e lacat a reont da gouean en he disc'hraç; caus int ma *teuio Jesus-Christ da ruian dirac he dad deus* ar c'hristen *lach-se pehini en deus ruiet deus anean dirac an dud.* Evit-hi, pebes rol a c'hoariont bars ar circonstanço-se? Mar bije goelet eur Musulman oc'h ober goab deus eur Musulman all pehini a felje dean

heuil ar reglenno deus an Alcoran , e vije sonjet gant ræson penos n'en dije quen a fe en he fals prophet. Mar deuje eur Judev da n'em bermettin d'ober goab deus eur Judev all abalamour na c'houlfe quet dibiin quicq difennet gant lesen Moyses, en seljet evel un den pehini en dije abandonet religion Israël. Ar memes jujamant a dleer ober deus eur c'hatholiq pehini a essaje distrein catholiquet dious observin un dever græt dimp gant an Ilis ; un den evelze en deus renoncet d'ar fe. Peguement e teu an iniquite da n'em dromplan he-unan ! An dud-se pere a n'em discoe en pep sort fæçon independant deus a lesenno an Ilis, ha pere a heuil an ideo diræson deus hon amser, n'ho deus en ho gueno nemert ar guirio magiq a *dolerané* ac a *liberte a opinion*, hi pere na anduront netra nemert oc'h ideo ho-unan ! Caout a rajent fall meurbet e teujet d'ho forçan da heuil, bars ar religion, eur greden quentoc'h evit un all, ac e pretantont exercin voar an dud fidel un autorite pehini na bermet netra ; quemer a reont an droet d'ho zourmantin evit ho digas evelte d'ar revolt ha d'an disobeissanç. Fonc-

tion trist evit christenien pere a ra micher an diaoul, rac he occupation eo tentin an dud ! Mæs ive pebes cont ho devo-hi da tentin d'ar barner souveræn, evit bean bet caus da goll quen lies a ine pere en devoa c'hoant ar vadelez divin da sauvetaet ! Pean a raint *ine evit ine*. Doue a brononças maledictiono enep d'an droue speret pehini, dindan figur ar serpant, a dougas ar vroëcq quentan da dibrin deus ar freus difennet ; hi he-unan a voe condaounet da boanio ha d'eur soumission bepret rust, evit bean-excitet he fried da guemer lod en he disobeissanç. Adam, evit bean chileoet sollicitationo imprudant he bried quentoc'h evit urjo an Autro Doue, a n'em voelas privet deus ar faveurio bras pere a ree he henor. An Doue-se, bepret just, a ouveo ive tennan venjanç deus a guen lies a dentator ha deus ar re pere, en mepris dens a ordonnanço he Ilis, a vo bet hardi avoalc'h evit ober usaj deus ar pes a difenne. *Tud dall int*, eme Jesus-Christ, *pere a gondu tud dall evelte*, *mæs couean a raint assambles er precipiç*.

## CHABIST NAVET.

*Malheur ar respet humen.*

Ret eo eta e teufe ar spont dirac an dud da distrein dious servij Doue, d'ar poent ma eo quen capabl langaj an Aviel d'hon c'hrenvaet non pas hep quen enep d'eur goapaerez, mæs memes enep d'ar goal dræta-mancho ha d'ar verserinti? *Na doujet quet an dud*, eme Jesus-Christ, *pere na ellont netra nemert voar ho corfo*; *mœs doujet quentoc'h an hini a ell coll ar c'horf ac an ine, ac ho zeurl en tan an ifern*. Na n'eo quistion aman nac a varo nac a dourmant all ebet, nemert hep quen deus a vadinerajo meprisabl, pere a eller da lacat da gouean gant eur reflexion vad benac græt a propos. A na n'eo quet æset bras laret d'ar re pere a so hardi avoalc'h evit en em bermettin ar sort badinerajo diblacet, *penos pep hini a so libr d'ober evel ma entend*, *penos ar support a so evit an oll*, *ha penos n'a n'eo quet fur an hini a fell dean plegan ar re all herve he ide*, pe un dra benac all evelze? Mæs

sivoas, saousan a rer dirac an disteran spont a vean blamet. Hirie e veer christen, ar-c'hoas na veer pelloc'h. Hanval ous ar gorsen pehini a bleg da bep avel, e veer goues evit Doue, goues enep da Doue. Na ve quet a ners avoalc'h evit meprisan opinion faous an dud impi pere ho deus choaset evit partaj ar vez da vean hep religion; ruian a rer deus a Doue ha deus he servij, en risq da gouean dindan ar bunition just deus a behini e c'hourdrous an Autro Doue ar c'hristen lach. *Ruian a rin*, emean, *dirac ma zad deus an hini en devo ruiet deus ac'hanon ha deus ma gourc'hemeno dirac an dud.* Den ebet n'en devo da n'em glem deus un hevelep venjanç. Mæs pebes imprudanç eo preferin istim tud casus da amitie un Doue pehini a so dign deus eur respet ha deus eur garante hep mesur ! Doujan a rer ar goab a ra an dud incredul-se, pere o vean na n'int nemert poult ha ludu, a disquenno martese ar c'hoas ebars ar be, ac en em exposer d'an tolio deus a goler un Doue oll-c'halloudec ac eternel ! Pebes dallentez ! Ar Machabeet, an den ancien Eleazar, Daniel, Tobi, ha quen lies a den santel all

deus ar lesen ancien ha deus an hini neve, pere ho deus discoeet eur fermete pehini na voa capabl netra da drec'hin bars en circonstanço risquus, a savo un de enep d'ar re a vo n'em discoëet quen lach, ac a c'houleno ho c'hondaonation, abalamour hi n'ho deus doujet nac an tourmancho nac ar maro, d'ar poent ma teu ar ghristenien digouraj da cedin d'an disteran ide a gontrariete. Eur vates a reas da sant Per crenan ous en quemer evit disquib da Salver ar bed, ac e nac'has he væstr mad. Nac a ghristen a ra bemde ar memes tra ! Piv benac a so bet quen fragil n'ho deus quen ressourç nemert da imita he binigen.

A na vije nemert dre anaoudeguez vad, e tlefemp mont voarzu Doue, a dreus d'an oll difficulteo pere a guever en he servij. Ober autramant, a so anaveout goell neubeut he vadelezo en hon andret. Sacrifiet en deus pep tra evit hon silvidiguez; en em humiliet eo, souffret en deus bep sort insult ha mepris, ar persecutiono, ar flagellation, ar maro ar muan cruel, ha nin a saousfe dirac an disteran poan ! Na reomp quet, prouvomp e omp christenien. An titr

deus a servijerien da Doue ha bugale d'an Ilis a vo hon brassan gloar. Na c'houlc-nomp quet coll eur galite quen henorabl, nac an avantajo precius pere a so stag ounti.

---

## CHABIST DECVET.

*Personajo differant voar bere ar respet humæn en deus muian a ners. Exempl a fidelite deus a daou vaguel.*

Bugale en ty ho zad a so ar muan exposet da vancan d'an abstinanç, p'ho deve ar malheur da gaout tud re neubeut christen. O vean absolumant dependant, ac alies en un oad en pehini na ellont quet sonjal en eur stad a vue pehini ho fellaje dious ho famill, en em guevont en danger bras d'offancin Doue. Couscoude, gant eur santimant benac a religion, e c'hallouint alies evitan ar risq-se. Na vanq quet a exemplo deus eur fermete edifiant a beurs bugale devot, pere ho deus meritet dont, dre un disobeissanç fur, da vean instrumancho a silvidiguez evit ar re digant pere ho devoa recevet ar vue. Na rapportin nemert daou

exempl pere sur a vo avoalc'h evit angajin da vianan d'ober un essa, ar re pere en em gav er memes circonstanço.

En cur guær vras deus a Franç, eur buguel pehini a apparchante ous un tad ac eur vam pere n'ho devoa nep sort usaj deus a bratico ar religion, en em dispose da dostaet evit ar voes quentan ous an daul santel. An usaj deus an ty a voa da dibrin quicq bemde, hep sellet dious de ebet. Ar buguel o vean eet da goves, en em accusas deus ar faut-se, ac he directeur a roas dean voar-ze reglenno pere a heuilje en amser da donet. Ar buguel yoanc a bromettas ho lacaje en pratiq. An occasion na daleas quet da n'em gaout. Ar goëner voarlerc'h, e voe servijet, berve ar c'hustum, quicq voar an daul; presantet a voe d'ar buguel, ac e refusas gant modesti; ac he dad o vean goulenet digantan perac e refuse, e respontas penos an Ilis en difenne, ac e tiscoeas er memes amser an desir da dremen he bred gant un tam bara hep quen; mæs an tad impi-se, coleret o c'hoelet he vap o resistan ountan, en condaonas da n'em denn ac'hane en eur gampr quen an de voarlerc'h, hep permet-

tin dean quemer memes an tam bara deus a behini e vije bet contant. Sentin a reas ar buguel ractal ous ar setanç brusq-se, hep ober an disteran murmur, na discoë nep sort apparanç a humeur. Ar vam couscoude, petra benac ma voa quen impi ac he fried, en em santas touchet a gompassion, ac a yeas voar an abardae da gass un dra benac da dibrin d'he map en secret, en eur reproch dean e voa re opposet da volonteo he dad ha d'he re he-unan. Peguen estonet e voe hi pa glevas ar buguel quer o respont dezi gant un dranquilite barfæt : « Mar en dije ma zad » commandet d'in un dra benac ac e mije » gallet ober, e mije en græt ractal; na » n'eo quet dre obstination em eus refuset » sentin ountan; commandet en deus d'in » dont aman, ha chom quen arc'hoas hep » dibrin tam boed; en dra-se e c'hellan sen- » tin ountan, hep blessan ma c'honsianç. » Quevet mad eta na guemerin quet ar pes » oc'h eus deurveet digass din ». Ar vam estonet bras, o clevet anean oc'h expriman santimaucho quen huel hust d'he re, a sortias ractal evit lesel da redec he daëro pere na elle quen da derc'hel, ac a yeas da gon-

tan d'he fried ar respont-se gant pehini e voa bet quen scoët. An tad he-unan a voe carguet a admiration, ac ho daou a scuil daëro tener, e convenjont penos ho map a voa muoc'h ræsonabl ha goelloc'h evite. Mont a rejont eta d'en caout. An tad en briataas gant teneridiguez, ac ous en em gondaonin he-unan da vean tretet he vap quen injust ha quen cruel, a c'houlenas ountan piv en devoa gallet rein dean cusulio quen fur. Ar buguel a respontas e voa he govesour. An tad a redas d'en trugarecat deus an oll soïgn en devoa quemeret deus ho vap, en pedin a reas da chileo ive he govision, ac en em gonvertissan a reas he bried ac en. Breman an daou den-se a gondu eur vue edifiant, ac a venv bars ar pratiq deus ar vertuio christen. Peguen curus ar buguel, en deus gallet diguerin daoulagat he dud, ac ho lacat da distrein dious ho egaramant!

Na n'eus quet pell c'hoas, bars er memes quær pe voardro, eur vam a famil a voe pedet da leinan. Cass a reas ganti eur buguel dec vloa. Un de vigel a voa, ac an daul a voe servijet en quicq. Quement hini a voa

present a guemeras difæçon ; mæs ar plac'h bian a refusas, o laret gant simplicite e voa vigel an de-se. En pad ar pred e voe esseet avoalc'h he lacad da dibrin, mæs inutilamant. He mam, lach avoalc'h evit heuil exempl ar re all, a esseas ive evel an dud a voa ous taul, trec'hiu he merc'h, mæs na c'houneas netra voar he speret. Un hevelep resistanç a broduas effet voar ar vam, pehini a gommanças santout ar reproche deus he c'honscianç, ac o sortial ac'hane e laras d'he merc'h ous he briata : « Meu so affliget » bras, ma buguel quer, da vean esseet d'a » lacat da goean er pec'het ; ræson ec'h eus » bet na n'out quet pleguet d'ar sollicita- » tiono pere a so græt d'it, ha men, em eus » bet tort da vean roet d'it un hevelep scan- » dal ; mæs bes assur penos na deuin quen » biquen d'as angajiu d'ober ar sort pec'het, » ha men ma-unan, gant graç Doue, na » n'em rentin quen coupabl deus anean hed » ma bue. » Goelet a rer, dre an daou exemplman, gant peguement a ners ec'h eo capabl vertu ar vugale d'ober impression voar ho zud.

Domestiquet en ty tud hep fe a so ris-

quet bras ; mæs ho c'hondition a so muoc'h avantajus evit hini ar vugale. Mar be c'hoant d'ho c'hontraign da derrin lesenno ar vigel, e tleont sortial, neus fors pessort ræsonio ho defe evit chom. Oblijet int da glasq ractal plaço all muoc'h dirisq evit ho silvidiguez. Gallout a rajent couscoude caout ar voyen da bratican an dever-se a religion, memes bars en tyer a neubeut a religion. Evel ma ve alies dre aon rac an dispign, na fell quet d'ar mæstro lesel ho servijerien da vean fidel d'ho dever, e c'heljent offr en em gontantin gant neubeut a dra, hep rein occasion da nep sort dispign dreist ordinal evit ho magadurez. Daniel, a behini ec'h eo rapportet an histoar diarauc, en deus roet un exempl caër da heuil, ha pebes abondanç a c'hraço a denje ive voarne servijerien christen, mar deujent dre garante evit ar religion ha dre speret a vortification, da gnerset voar he roujo ! A hent all, na vije en quement-se netra a re grenv. Na rajent quet c'hoas evit Doue ar pes a rer evit ar bed ; ac ho sacrifiç evit meritout eurustet an env, e vije cals disteroc'h evit ar re da bere en em goudaoner ordinal evit caout

avantajo perissabl voar an douar. Na neus nemert comparajin ar privationo dister-se gant ar re pere a support ar soudardet en amser a vresel : alies cousquet voar ar c'halet, exposet d'an injurio deus an ær, bep momet en danger da goll ho bue en combat, c'hoas alies privet deus an treo necessæran, tourmantet gant an naon, ar sec'het, en risq ac en fatiq en pep sort fæçon. Pa eller, bars er circonstanço trist-se, procurin deze un tam bara, en em sellont evel an eurussan deus an dud. An esperanç hep quen da sevel hueloc'h en carg, a so avoalc'h evit ho lacad da supportin eur vue quen poanius ; ac an esperanç fontet mad deus un eternite a vouheur na ouffe quet douguen christenien da supportin eur brivation dister en ho fæçon habituel da n'em vagan, d'an deio consacret d'ar binigen ! Na ellomp quet mancan da voelet en quement-se ar vouirione deus ar pes a lere Jesus-Christ en Aviel : *Bugale ar bed a so muoc'h prudant er pes a sell ho interest, evit na n'eo bugale ar sclærigen* er pes a sell an avançamant deus ho silvidiguez eternel. « Eur vez eo evit christenien, a lere

» sant Jan Chrysostom, n'ho exhortomp evit
» gonid an env, nemert da gaont ar memes
» exactitud evel ma lequeont d'ober affero
» an douar ; mæs pa na voeler c'hoas enne
» nemert eur lachete dign da vean goëlet,
» bars en servij Doue, ac hi quen ardant
» evit treo a netra, evit mado pere abred
» pe divoeat a dle achap digante, e so lec'h
» da disesperin deus ho silvidiguez. » Peguen desolant eo bean test deus an dallidiguez funest-se a behini ec'h eo scoët quen lies a ghristen !

---

## CHABIST UNECVET.

*Ræsonio enep d'an digareo.*

*Quentan digare.* « Na n'eo quet ar pes
» a antre er c'horf a souill an ine, *eme ar*
» *re a bretant bean fur*, an Aviel en lar :
» nin a ra evel an ebestel, da bere en de-
» voa laret Jesus - Christ : Debret deus ar
» pes a vo laquet dirazoc'h ; ha sant Paul
» en deus bet recommandet ar memes tra
» d'an dud fidel deus he amser. »

Deus ar c'homjo-se, expliquet dre san-

sualite en eur fæçon favorabl , e tennont ar ræson faous-man : permettet eo cta dibrin bep sort ha da bep sort deio, en despet da difen an Ilis. Mæs an dud-se pere a glasq ræsonio er Scritur sacr , mar credont ar levr divinse , hon deus prouvet deze , dre gomjo sclær tennet ac'hane , an necessite absolu en pehini e maint da sentin ous an Ilis. An Aviel a hent all , na dislar quet ar pes en deve eur voes annoncet , evel ma ouffe ober ar lesenno humæn ; ac e vije couscoude contrel dean he-unan, mar commandje deus eur c'hoste ar soumission d'an Ilis, ha mar deuje deus eur c'hoste all da rein armo evit en em revoltin enep desi. An Ilis-se goude tout soutenet , diriget gant Jesus - Christ , *pehini a so ganti bemde* , na ell quet ober lesenno contrel d'ar re a so en Aviel. Anaveout a ra gouell ar pes a signifiont , evit na ra ar ræsonerien-se , pere so en general tud carguet a ignoranç bars ar sort matiero. Un dra estonus e ve mar dlefe an Ilis recev quenteillo digant an dud ourgouillous-se , pere a so temerær avoalc'h evit pretantin discoc desi penos , goude quen lies a gant vloa , ne deus quet c'hoas cad ar significa-
tion

lion deus a gomjo an Aviel. Na eller quet en gouirione en em ampech a santout true ac indignation, o sonjal en treo quen disans, pere a deu evel naturellamant deus ar principo faous voar bere en em appui an dudse. Mæs ec'h comp da respont da bep digare.

Da guenta Jesus-Christ en deus laret: *Na n'eo quet ar pes à antre 'er c'horf a souill an ine.* Mæs ret eo goelet en pessort circonstanç en deus prononcet ar c'homjo-se. Ar Pharisianet en em scandalise dre ma *tebre a voejo he ebestel hep goalc'hin ho daouarn*, ar pes a voa contrel d'an traditiono *ancien*. An hypocritet-se a deuas d'ober ho c'hlemmo d'hon Salver, pehini, deus he goste, a reprochas deze ive e sacrifient ar pratiq deus a c'hourc'hemeno Doue evit observin ar sort ceremonio pere na signifient da netra; ac e laras deze: *Na n'eo quet ar pes a antre er gueno a souill an den*, ac en effet, ar c'hicq pe ar boed all na n'int quet fall aneze ho-unan.... *Mœs*, eme hon Salver, *ar pes a deu deus ar goueno ha deus ar galon a souill an den; deus ar galon e teu ar sonjo fall, ar muntro, an avoeltriaj, ar libertinaj, ar laëroncio, an teste-*

a c'houlene arauc prenan a bet e vijent offret en gouirione ha mar bijent bet, na gredent quet dibrin deus aneze. Darn all a guemere discrupul ac a scandalise dre se ar re guentan. Neuse sant Paul, instruet deus an disacord a savas dre ennou en toues ar bobl a Gorinth, a scrivas deze penos e c'hellent dibrin deus a guement e vije gouerset er stal, ha memes quemer lod en prejo an infidelet, hep goulen pe e vije bet offret d'an idolo pe n'e vije quet, ar meujo pere e vije digacet voar an daul; mæs difen a eure ounte touch ous tam, mar clevjent d'ar sur e vijent bet offret; a se na voa quet m'en dije sonjet e vije an idolo un dra benac, nac ho dije gallet souill en nep fæçon ar boed, seulamant na c'houlene quet e teuje an eil da scandalisan eguile, nac en dije den seblantet quemer lod en sacrifiço ar bayanet. Ret e vije sur caout daoulagat goel sclær evit goelet en quement-se eur bermission da dibrin quicq, ispicial pa ve difennet gant an Ilis.

Da deui eta ar ghristenien egaret da consantin penos na ellont tennan deus an oll gomjo-se avantaj ebet evit souten ho c'haus

fall, ha ma teuint da imitan an obeissanç fur ho devoa ho zado coz evit lesenno an His. Mar credont d'ar Scritur sacr, e tleont consantin ec'h eo ret heuil ar reglenno pere a ro d'imp; ha mar na gredont quet d'ar levr divin-se, lesont eta hep tennan deus anezan ræsonio pere en ho gueno e ve hep ners, daouist peguen crenv a ouffent bean ma vent presantet gant re all.

---

## CHABIST DAOUSECVET.

*Ræsonio enep d'an eil digare.*

» Na n'eus fors da Doue, a lar hon ad- » versourien savant, pe nin a guemero eur » vagadures pe un all; en he-unan en deus » abandonet d'an den ac an envnet pere a » ninj ebars an ær, ac ar pesquet pere a » neuvi ebars an dour, ac ar loenet pere a » beur ar parco. Ar poent bras eo ma reomp » ar vad, m'hon devo true ous miser an » nessan, ma vo reglet hon c'hondu; mæs » na veomp quet reprenet en barnidiguez » Doue evit bean debret un dra quentoc'h » evit un all. » Evel-se e ræson ar gour-

mandis deus a dud pere a gred bean fur ; sonjal a reont penos na n'eo quet possibl attaquin ar ræson-se ; mæs, en despet da guen lies a vertu quen caër en apparanç ha da guen lies a c'hir pere a seblant bean tout evit caret ha soulajin an nessan, ret a vo bepret caout recours d'eur reglen benac. Quistion eo da c'hout ac-en en deus Doue etablisset voar an douar un autorite da behini e tle an dud bean soumettet, ha mar punis un de an disobeissanç d'an ursjo roet ganti. Daou boent pere na eller quet da nac'h. Bean a so un autorite, an Ilis eo ; ha Doue o sellet evel græt dean he-unan an injur græt d'an Ilis, pa vepriser he lesenno, na leso quet certen hep punition ar mepris-se.

An dud-se pere a sell evel indifferant ac evel a neubeut a gonsequanç dirac Doue an usaj deus eur boed pe deus un all, ho dije mechanç græt goab ive deus an difen a vije græt deze gant an Autro Doue da douch ous ar freus deus eur voëen, mar bijent bet er barados terrestr en plaç Adam. N'ho dije bet, mechanç, nemert mepris evit ar gourc'hemen-se, sellet ho dije anean evel un dra ridicul meurbet. Couscoude an den quen-

tan a voe punisset gant cals a rigueur dre n'en devoa quet sellet ar recommandation-se evel quen important a ma voa. Chetu ase ous petra e teui bepret da n'em chocan an oll efforcho ac an oll ræsonio deus ar re a so rebell da lesenno an Ilis. Mar refusont da gridin ar poent quentan-se deus a be-c'het ac a valheur Adam ha deus a hini an oll dud, na n'int pelloc'h christenien ; dre ennon memes e coueont bars en devaligen deus an infidelite, ac e collont bep sort creden. En effet, voar ar fondamant-se hep quen e repos ar bromesse, an donidiguez deus ar Messi, ar redemption, ar sacramancho ac an edifiç en antier deus ar religion. Laret e reomp deze ; abandonet oc'h eus ar religion ghristen, n'hon eus quen da ræsonin guenac'h ; na ræsonomp nemert enep da ghristenien, a c'houi na n'hoc'h quen, miret a reomp ar silanç : n'em gontantin a reomp da huenadin voar ho sort, a da c'houlen evidoc'h ar sclærigen deus ar c'hraç, evit ma teui da vean dissipet an devaligen vras pehini hoc'h ampech da voelet.

Peguen dign eo a drue an dud egaret-se! Nac'h a reont hardi an treo ar muan res-

6

pectabl. Sant Paul, an abostol bras-se digu da vean admiret en pep amser, en devoa laret penos e vije *avantajus d'an den evit he silvidiguez, na debrje quet a gaicq*, ac hi a lar gant ourgouil ha hardisson penos an usaj deus ar c'hiq a so tout-a-fat indifferant evit an affer bras deus ar silvidiguez; penos un hevelep reglen græt gant an Ilis, na verit quet an disteran attantion, ac e c'hell pep hini, hep risq, bevan evel ma plij dean. Ret eo bean temeraer meurbet evit avanç ar sort principo..

Pidin a reomp couscoude c'hoas an dudse, da bere e tesirjemp rein sclærigen coustet a goustje, d'ober attantion penos an doctrin-se pehini dre he c'honsequanço a distruj pep doctrin., a so bet heuillet a viscoas gant tud pere a verite an divoean mepris. Martese e vouint disconcertet o voelet penos ar santimant-se a revolt a so bet en pep amser commun d'ar libertinet ha d'an dud ar muan vil ac ar muan pervertisset. Honnes e voa creden an tribunal horribl pehini a gonduas Louis c'houesec d'ar c'hafaud, goude bean esseet, voar ar poent-se, ober violanç d'he gonsciang, ha da hini ar brin-

ces vras pehini a delc'he bars er prisonio. A trætet e vo a sotdien ac a dud imbecil ar personajo respectabl-se, evit rein ar furnez d'an dud dinatur pere na glesquent nemert carnaj, ha lacad da redec ar goad puran deus a Franç? En amserio quentan deus an Ilis e voe Jovinien, den libertin ha decriet gant ræson abalamour d'he viço, a savas ar revolt enep d'ar reglenno roet gant an Ilis voar sujet ar vigel. Breman so tri c'hant vloa e voe Luther, manac'h reneet, pehini dre intantiono ar muan dishonest, a goueas bars en oll e excejo, a gontractas un dimei sacrilej, a bermettas d'eur prinç, enep d'an Aviel, caout div vroëcq er memes amser; pehini en em dishonoras dre he amportamancho cruel enep d'ar re a vlesse he ourgouil o resistan ous he intantiono en eur poent benac ha pehini a dispennas an Ilis ac ar societe o hadan an disacord en toues an dud ac o lacad ar goad da redec gant un abondanç quen bras. Goude e teuas Calvin, pehini, dre un ambition hep mesur, a c'hourdrousas ober en Ilis eur ravaj spontus, *deus a behini*, emean, *evije comset en pad ouspen pemp cant vloa*, mar na vije quet

accordet dean eur plaç pehini a desire gant an oll ardeur deus he vænio. A bean eo assur, ha bean eo memes henorabl querset voar roujo horrerus quen lies a bersonaj caset gant ræson?

Bean douguet d'ober ar vad, conduin eur vue reglet, chetu ennon ive ar pes a c'hoollen an Ilis digant he bugale. Ous n'em observin he lesenno, e c'heller sur heuill ar panchant pehini a doug d'ar vertu ha d'ar garante en andret an nessan, pa ve dindan ar bec'h deus ar malheur ha neuse e c'heller esperin bean recompanset deus a guement-se, mæs oc'h ober goab an Ilis, ac o vont enep d'ar pes a difen, petra benac a rei an den, n'en devo biquen an disteran esperanç da dennan voar nezan sello favorabl a beurs Doue. Un abostol en deus - an laret aboue spell amser : *Piv benac a observ ar lesen voar he hed, ac a vanq en eur poent hep quen, a so coupabl evel pa dorfe ar lesen pen-da-ben.*

---

## CHABIST TRISECVET.

*Trede digare.*

An ghristenien pere na c'houllont quet sentin a gav digare dreoll. Pa veont discaret deus eur c'hoste, e c'hat-crogont dious ar c'hoste all. « Perac, e leront-hi, na heuill-» ler quet ar memes reglenno dreoll en Ilis? » Perac ec'h eo permettet en un escopti ar » pes a so difennet en un all? N'hon eus-nin » quet ar memes Doue? A dleet eo eta » caout eur gondu dishanval? »

Daou c'hir a responto d'eur ræson pehini a seblant quen crenv. An dispanço deus ar vigel, accordet en hon amser, bars en cals a escoptio, gant an isquibien pe gant ar pap, a so bet betec amau necessær en cals a vroyo, goude eur revolution pehini e devoa distrujet quement a dreo, ha casi discaret ar fe deus a guen lies a ghristen. An Ilis, evel eur vam vad, a felveas dezi diminuin ar rigueur deus he lesenno, evit excitan dre an douster caranteus-se, he bugale egaret da distrein d'ho dever. Ar reglen-se couscoude

na dlefoa caout nemert un amser. Intantion an Ilis a so da retorn d'ar pratico ancien deus a binigen, evel ma voaint etablisset aboue pell amser; ac ive deja e voeler lies escop pere ho deus laquet an treo evel ma voaint arauc ar revolution. Isquibien all placet en broyo en pere ar ghristenien na distroont quet quen buan, a gred e tleont lesel c'hoas ar bermission-se eur pennat; mæs, abred pe divoead, e vo goelet retablisset an usajo pere a c'heuillet goechal.

Bars an nombr bian a escoptio en pere e permetter dibrin quicq da sadorn, ar bermission-se na bad nemert eur bloa. Ar pap e nevea, mar cav a propos, pa ve goulenet gant an isquibien. Ariout a rei un amser ha martese na man quet a bell, ma vo goelet fin d'an differanço-se oll.

Goude tout, ret eo ober attantion penos an disciplin na n'eo quet evel ar fe. James an Ilis na chanj netra er gouirioneo pere e deus carg da disquin d'an nationo. Aboue Jesus-Christ, ar fe a so ar memes hini dre an oll bed catholiq. En Constantinopl ac en Rom, bars en enezio pellan en nord ac er c'hreisde, e so ar memes symbolen, mæs an

an disciplin, pehini a so leset gant an Ilis da determinan, a dle sur chanj berve ar broyo ac ar fæçon da vevan enne. Beau so broyo voar vord ar mor, en pere e c'heller æsot en em brocurin magadurez vigel, pe autramant ho deus avantajo all particulier, an Ilis a dele'h da ober observin er broyo-se lesen ar vigel voar he hed. En pep amser a so bet usajo dishanval, deus a a bere ar sænt n'ho deus quet cad occasion da n'em scandalisan; hon c'hristenien fall ho deus eta digare fall o ræsonin voar an articl-se. Santes Monica e voa en Milan, en pelec'h na voa quet pratiq ar yun hanval ous an hini a c'heuillet en Afriq: consultin a reas sant Ambroas pehini a roas dezin ar respont-man tremenet en proverb: *Pa veet en Milan, bevet evel en Milan; ha pa veet en plaç-all, en em gonformet d'ar reglenno pere vo heuillet ennon.* Ar respont-se deus an escop santel a Vilan, pehini na voa quet sur accuset da gad neubet a speret, a ell servijin da serrin ho gueno d'ar re pere dre na n'int quet instruet, pe dre desir da vlam an treo tout, a gav un occasion continuel da varmurin. Ar personajo ar muan savant ac

ar muan edifiant n'ho deus cad biscoas da laret voar ar pes a laca da grial quen huel ar re n'ho deus quet a religion. Ar ghristenien fidel a dle serrin ho diouscouarn óus ar langaj tromplus ha dangerus deus an dud paour-se pere eu em goll ac a glasq tennan re all voar ho lerc'h en abim. O Ilis santel ! pelec'h e c'hefomp-nin, a dleont da laret quentoc'h, pelec'h e c'hefomp-nin ? Guenac'h e man ar c'homjo deus ar vue eternel. Pa heuillomp ac'hanoc'h, na n'eus risq ebet evidomp ; o c'heuill tud dall pere ho deus collet ar rout deus ar vouirione, na oufemp nemert en em egarin gante.

---

## CHABIST PEVARSECVET.

*Pevare digare, tennet deus an arc'hant a exij an Ilis evit an dispanço particulier deus ar vigel.*

Hon adversourien a lar c'hoas : « Perac « e c'houlenner arc'hant evit permettin di- « brin quicq d'an deio vigel ? Mar so pe- » c'het o terrin ar vigel, pessort som ar- « c'hant a vo capabl d'en effacin ? »

Dleout a rer bean en gorto deus ar reflexiono diblacet-se abeurs ar re pere a glasq continu an occasion da decrian condu an Ilis ; mæs cridin a ran penos oc'h exposin ar ræsonio gant pere e ve diriget er poent - se , evel er re all oll , e vo discoet neubeutoc'h coupabl dirac daoulagat ar re memes pere n'he c'heront quet. Evel m'hon deus laret deja , dibrin quicq na n'eo quet un dra fall ennan he-unan , evel laret guevier, blasphemin , ober eur parjur pe eur faut all benac evel-se ; an Ilis na elfe james permettin ar sort prevaricationo , memes evit ampech ar brassan drouc nac evit procurin da un den ar brassan avantajo. Eur maxim eo anaveet gant an oll dud-fur , *na dleer quet ober un drouc evit procurin eur vad.* Mæs , evel dibrin quicq na n'eo un drouc nemert dre ma eo difennet gant an Ilis, an Ilis a ell lemel he difen pa ve ræsonio mad d'en ober. He intantion , oc'h ober an obligation-se d'he bugale , a so bet d'ho lacat d'effacin ho fec'hejo ; mæs mar deu , dre ræsonio particulier , d'ho dispansin deus ar pratiq-se a binigen , e tle fournissan deze eur voyen all d'effacin quement tort ho deus bet en quenver Doue ,

àc e command pervuan pedeno pe aluseno evit-se ; reiu a ra memes d'an œuvr divoeanman a drugare un destination pehini a dle he rentin queroc'h c'hoas da ghristenien, rac ec'h applican a ra da antretenin ar seminærio. Er fæçon-se, an aluseno charitabl pere a ra ar ghristenien, a deu da vean eur ressourç important evit sicour continuin ha souten ministret ar religion, ha procurin d'eur foul a bobl dileset, sicourio evit n'em gonduin en hent ar silvidiguez. Mar d'eo an alusen en general, eur voyen evit prenan hon fec'hejo, evel ma lâr ar prophet Daniel, gant peguement muoc'h a ners e produo an effet-se, pa vo roet evit eur fin quen nobl? Dre eur vigel da behini en em soumetter evel christenien, ec'h obtener graço necessær evit caout en tribunal ar binigen ar remission deus ar pec'hejo; oc'h ober en plaçse un œuvr mad all, dre *gonsantamant an Ilis*, e c'heller excelant en em assurin ar memes effet. Mad eo avertissan aman penos na n'eo permettet da den ober ar chanchamant-se dre he autorite he-unan, dleout a ra bean consantet gant ar bastoret pere ho deus ar pouar d'en accordin.

## CHABIST PEMSECVET.

*Distinction a ra certæn christenien deus ar goëner.*

Bean a so er bed cals a gristenien pere, dre un effet particulier deus hoc'h ideo, a observ ar vigel bep goëner ac un de benac deus ar zun santel gant cals a scrupul, mæs na reont quen mortification nemert se; na delc'hont cont ebet deus an daouzec deio, deus ar vigilo ha deio all commandet er memes fæçon gant an Ilis. Seblantin a ra deze e vc eur pec'het brassoc'h cals dibrin quicq da voëner. En em dromplan a reont, quen bras pec'het eo terrin lesen ar vigel en unde all ous pehini an Ilis e deus stagnet an obligation-se. Hon Salver, o vean deurveet mervel evidomp eur goëner, e voa sur eur ræson grenv evit ma teuje an Ilis da lacat an de-se en toues ar re e vije consacret d'ar binigen, evit m'ho dije an dud fidel en pep amser sonj gant eur glac'har santel deus eur sacrifiç quen generus; mæs na n'eo quet an de-se hep quen e deus

marquet ar vam dign-se d'he bugale evit pratican ar vortification ; greont an oll eta un attantion serius d'ar remarq importantman. Mar na gredont quet terrin ar leseu da voëner, na dleont quet bean temerer avoalc'h evit he zerrin en deio all, rac quen coupabl e vijent, ac ho disobeissanç na vije quet neubeutoc'h criminel.

---

## CHABIST C'HOUESECVET.

*Consideration d'ivoean tennet deus a exempl ar Rechabitet.*

En amser ar prophet Jeremi, e voa en Jerusalem eur famill regulier meurbet ; famill ar Rechabitet : na event jamæs a vouin ; ha Doue contant deus ho fidelite, a laras un de da Jeremi : *Antre en ty ar Rechabitet, adress deze ar goms ha cass-he guenit da dy an Autro Doue, da unan deus a appartamancho an tresor, ac enno e roi deze gouin da evan.* Ar prophet a executas an urs-se exact ; ober a reas deze mont gantan, ac e cont ar pes a dremenas bars ar circonstanç-se : « Lacat e ris, emean, dirac

» bugale Rechab tasjo leün a vouin, ac e-
» leris deze : Evet gouin. Respont e rejont :
» Na evfomp quet a vouin, rac hon zad Jo-
» nadab, map da Rechab, en deus græt
» d'imp ar gourc'hemen - man ; Na evfet
» quet a vouin, na c'houi nac ho pugale....
» Sentet hon deus ous hon zad Jonadab, ha
» n'hon deus evet gouin de ebet deus hon
» bue, na nin, nac hon groague, nac hon
» fotret, nac hon merc'het.... Neuse an
» Autro Doue a laras da Jeremi : Chetu
» aman ar pes a lar Doue an armeo, Doue
» Israël : Quers, lar d'ar Judevien ha da ha-
» bitantet Jerusalem : a ra n'em gorrijfeet-
» hu biquen, a na senteet-hu biquen ous
» ma c'homjo, eme an Autro Doue? Comjo
» Jonadab, map Rechab, dre bere e com-
» mandas d'he vugale na evjent quet a
» vouin, ho deus græt voarne quement a
» impression, quen n'ho deus quet evet be-
» tec an heur man, ha m'ho deus sentet
» bepret ous gourc'hemen ho zad ; mæs
» men em eus comset ouzac'h, ha na m'eus
» quet manquet d'oc'h instruin.... A n'oc'h
» eus quet sentet ouzin Casset em eus d'ho
» caout an oll brophetet ma servijerien....

» O laret dac'h dreize : Eu em gonvertis-
» set, quitaet pep hini he gondu direglet,
» had-dresset ho c'hœuvro.... Couscoude
» n'oc'h eus quet deurveet ma chileo ac
» oc'h eus refuset sentin ouzin, ha bugale
» Jonadab ho deus heuillet hep mancan an
» urs a voa roet deze gant ho zad. » Goude
e c'hourdrous an Israelitet da discargan
voarne an oll dolio deus he goler, d'ar poent
ma ra assurin d'ar familh-se penos he c'ho-
noro ac he frotejo en eur fæçon particulier.

Pebes exempl græt evit confontin ar christenien quencouls ac ar Judevien ! Ar vugale vertuus-se deus un tad fidel, a observ gant scrupul recommandation unan deus ho zado coz ; oll e sellont evel un dever evite heuill an avisjo pere en devoa roet deze, ha bugale d'an Ilis a disobeis d'ho mam ! Caër ho deus ar bastoret reclam en faveur ar lesenno santel deus ar vigel, christenien, quen insansibl evel ma voa ar Judevien da voes ha da sollicitationo ho frophetet, na delc'hout cont ebet deus ho ursjo repetet quen alies. Doue en deus punisset he bobl, ha punissan a reio ive an disobeissanç ac ar revolt deus an dud se pere ho deus quemeret parti enep d'an Ilis.

# YUN.

## CHABIST QUENTAN.

*Peguen ancien eo ar yun.*

Goude bean comset deus ar vigel, e seblant naturel laret, da vianan eur guir benac deus ar yun. Gallout a rer avanç, voarlerc'h sant Basil ha tado all, penos ec'h eo bet institnet aboue commançamant ar bed. Adam, bars ar stad a innoçanç, a recevas digant Doue an difen da dibrin deus eur freus pehini a voe indiquet dean, ac, evel ma hon deus laret deja, he disobeissanç e voe caus d'ar malheurio pere a deuas da goueau voarnean ha voar an oll dud deus a bere e voa ar sonchen guentan.

Bars ar reglamancho dictet gant Doue memes da Voyses, na voe quet tremenet ar yun. Lenn a rer en levr ar Levitiq ar c'homançamant deus ar yun an decvet de deus ar seisvet mis; mæs na voe quet hennes hepquen a voe observet gant ar Judevien. Yun a reet c'hoas da deio all, da c'houzout eo,

bars er bevare, er bempvet ac en decvet mis. Ober a reet ouspen yunio rigourus evit necessiteo public pe barticulier, evel en amserio a guernez. Moyses a yunas daouuguent de, pa recevas ar lesen ; ober a reas c'hoas ar memes mortification, pa en devoe pobl Israël adoret ar leueo aour. Eli a so anaveet dre he yun a daou-uguent de. David, ha cals a bersonajo distinguet, a braticas ar memes mortification en un nombr bras a circonstanço; ha pa deue ar brophetet da exhortin ar bobl a Israël da n'em gonvertissan ha da distrein ous Doue, e proposent, evel moyenno veritabl a gonversion, *ar yun ac an daëro.* Yun sant Jan-Badeour a so meulet er Scritur. Hon Salver he-unan a voe en pad daou-uguent de en desert, hep quemer nep sort magadurez, a se evit rein dimp an exempl deus ar vortification ac er memes amser evit effacin hon fec'hejo.

Laret eo bars an Aviel penos disquibien S. Jan en em adressas da Jesus-Christ ac a c'houlenas ountan perac hi ac ar pharisianet a yune, ac he disquibien en em dispanse deus ar pratiq-se. Hon Salver a respontas deze : *Bugale ar pried a gallout a reont-hi*

*en em rein d'ar chagrin, en queit a maman ar pried gante? Arriet a rei un-amser ma vo lemet ar pried digante, neuse e yunouint.* Dont a ree en effet voar an douar evit ober allianç gant an Ilis, ac ec'h unissan gantan evel eur pried. Neuse e voa evit an ebestel un-amser a joa ac a eurustet pehini a seblante pellaet memes ar sonj da yun; mæs pa na voelouint quen en eur fæçon sansibl ar pried-se deus an env, voar an douar-man a exil, neuse e tleont yun; hounes eo decision formel hon Salver. Gallout a rajen laret ouspen penos en deus represantet ar yun evel indispansabl en eur c'has benac particulier, pa assur penos certæn *drouc sperejo na ellont bean chasseet nemert dre ar beden ac ar yun.* Goelet a rer ive penos ho deus an ebestel observet ar recommandation-se, o tont da yun ho-unan. Pa en em breparent d'ober un ordination, pe da gonsultin voar eur poent important bolonte an Autro Doue, ho devoa recours d'ar yun. Na n'eus quet ezom a guementse evit prouvin sclær e teu ar yun abcurs Doue ebars ar lesen neve. Hon Salver o vean laret e yunje he disquibien gonde m'en

E 6

dije quitact au douar, an ebestel a dlefoa assinan ar yun da un amser benaö; en græt ho deus oc'h instituin ar c'hoaraïs, ac an Ilis a so antreet er memes speret o commandin yunio all pere e deus cad a propos da lacat ar ghristenien da observin. Quement-so ancien a so test ec'h eo bet institnet ar c'hoaraïs gant an ebestel. Gallout a rer consultin Origen ha Tertullien pere a veve voar fin an eil siecl ac en commançamant an drede. Ar c'honcil a Nicee, er bloa tric'hant tri voar n'uguent, a goms deus a yun an daou uguent de.

An daouzec deio a so ive ancien meurbet; car sant Leon pehini a vevo breman so pevarzec cant vloa, a goms deus aneze evel deus eur reglen etablisset aboue pell amser. « Commandet so, emean, eur yun » d'an daouzec deio, evit, evel ma teu ar » bloa da redec voar an distribution-se, ma » anavefomp hon deus ezom en em burifian » hep cess, ac e tleomp ober bemde effor» cho, en queit a ma omp sujet da revo» lutiono ar vue-man, evit effacin dre hon » yunio ac hon aluseno, ar pec'hejo pere » a gomettomp dre un effet deus a fragi« lite ar c'hicq. »

Ar yunio pere a rer an de quent a goelio, a so bet etablisset darn quentoc'h, ha darn diveoc'h, ac an Ilis e deus bet he ræsonio evit ho c'hommandin. « Commettin a reomp » bemde cals a fauto, eme sant Bernard, » ac en em egarin a reomp en lies rancontr. » Na n'eo quet toul-a-fait assur entrepren » celebrin ar goelio santel, ispicial ar re so- » lemnel, hep bean diarauc en em burifiet » dre ar yun, evit ma veomp cad muoc'h » dign ha muoc'h capabl da danva an de- » liço spirituel. » Penos e credfe christenien, pere a ra profession da vean bugale d'an Ilis, en em bermettin da vont enep da ordonnanço pere a so foutet voar ræsonio quen fur ?

---

## CHABIST EIL.

*En petra e consist ar yun.*

Ar yun, herve an usaj a so breman, a gonsist o tremen gant eur pred voar dro creis-de, eur gollation leger dious an noz, ha hep dibrin quicq, nemert accordiq a rafe an Ilis eur bermission special evit en ober.

Goechall ar yun e voa muoc'h rigourus : na debret nemert dious an noz, en daouzec deïo, d'ar vigilo ac en pad ar c'hoaraïs, nemert da sul. Na evet quet a vouin bete commançamant ar seisvet siecl. An uio, ar lez, an aman-e voa difennet en Oriant, a breman c'hoas e heuiller ennon ar memes disciplin-se. Ebars an Ilis Latin, e pratiquet ive ar memes rigueur en meur a vro. Theodulph deus a Arles, voar fin an eisvet siecl, a lar *penos en pad deïo ar choaraïs e tleer tremen hep uio, hep pesquet ha hep gouin. Evit ar re, emean, pere, abalamour da infirmiteo, a so incapabl da dremen deus an treo-se, na dleont ho c'hemer nemert gant moderation, ispicial ar gouin, ha chom hep dibrin quen a c'houde ar gcuspero, pere e vije laret neuse da c'houec'h heur dious an noz.*

Enee, escop deus a Baris, voar fin an navet siecl, en he levr enep d'ar Græquet, chab. 184, a lar penos en Itali, en pad ar c'hoaraïs, e tremenet tri devez bep zun hep netra poas ebet, na debret nemert freus ha legumach. Evit ar re pere a debre uio, aman pe læz d'ar yaou guemblit ha da voener ar

groas, e selle ho c'hondu evel contrel dagostum an Ilis, ha blamabl, abalamour an Ilis a Rom a *dremene deus an treo-se en pad ar c'hoaraïs.* Breman c'hoas, en meur a brovinç, evel an Itali, ar c'hanonio observet a difenn ar boed gouen pe lez, evel aman, lez pe fromaj ; mæs en darn-vuan deus an escoptio an isquibien a ro dispanç bep bloa en ho mandamancho evit ar c'hoaraïs, ha na difennont an treo-se nemert un de benac.

Na voe nemeur commancet nemert voardro an drisecvet siecl, da abretad heur ar pred en deïo a yun bras, evel ar c'hoaraïs, an daouzec deïo ac ar vigilo. An tado a damalle d'ar ghristenien re neubet fervant, ma seblantent caout an deïo re hir, ha cuz-heaul re divocat ; mæs sant Bernard, Per deus a Blois ac Abeilard a assur en ho levro penos bars an daouzecvet siecl na voa donssaet netra c'hoas deus an disciplin ancien. « Bete vreman, e lere sant Bernard d'he » religiuset en commançamant ar c'hoaraïs, » hon deus yunet betec heur Nôn (evit an » anter-yunio deus ar merc'her ha deus ar » goëner, ) breman an oll a yuno guenemp

» belec an noz , rouane ha princet, tud a
» Ilis ha tud ar bobl, noblanç ha rotu-
» rier, pinvidic ha porvien. »

Couscoude eur re benac en em bermettas da derrin ar yun goude Nôn, da laret eo da daër heur goude creis-de. Supposin a rer penos a pez a roas lec'h da guement-se, a voe ar pez a lenner en bue Charlemagn. Marquet eo enni penos an impalaer e voa obliget da leinan en pad ar c'hoaraïs arauc heur ar gouspero, da laret eo, arauc c'houec'h heur, evit m'ho dije he officerien ac ar re a servije ous he daul, amser da leinan en he c'houde. Clevet a ree eta an oferen, pehini, d'ar c'hoarais, a gommance en he bales da div heur, a ractal e vije ar gouspero, goude se e tebre he lein. Un escop deut d'ar pales na gavas quet mad abretad evel-se heur ar pred. Charlemagn a difennas he gaus, o tisclerian an necessite d'ober er guis-se. An escop na voe quet contant deus an excus, ac an impalaër a ordrennas na vije servijet da leinan d'an escop nemert pa vije dresset an daul divoean evit an officerien. An de voarlerc'h e laras dean : Goelet a ret penos mar n'em lacan ous taul arauc cuz-heaul, an

necessite em obiij d'en ober ha non pas ar gourmaudis.

An Ilis e deus supportet erfin an douster pehini na voa deut nemert dre lachete ha dre drue ous simpladurez an den, e permet aboue lies siecl quemer ar repas, d'an deio yun, voardro creis-de. Couscoude, en he offiço, e conserv eur merq deus an disciplin ancien, car ober a ra d'an deïo-se canan ar gouspero arauc lein.

Anaveout a rer ive ar c'hommançamant deus ar gollation. Bars ar c'houencho, en pere e yunet casi en pad ar bloa, e voa permettet d'ar religiuset, hep quen en anv, d'an deio yun commandet dre an urs, goude ar labourio poner, quemer dious an noz eur frescaën benac enpad eur lectur e vije græt. Er bemsecvet siecl, e voa roet un tamic bara gant ar boisson, gant aon na deuje dreizi he unan da vean noajus d'ar yec'het. Pa voe abretaet ar pred bete creis-de, an dud laiq a guemeras ive ar c'his-se evit yunio an Ilis, ac ar c'hustum en em gavas etablisset evel-se. Dleout a rer couscoude en em gontantin gant neubeut a voed d'ar gollation, ha c'hoas e so eur choas d'ech ober. Ara-

bat eo e ve eur boed dilicat. An usaj voar guement-se a chanj herve ar productiono deus a bep bro. Piv benac a laca un importanç benac en he silvidiguez, a dle heuil bars an dra-se pratiq an dud ar muan exact ac ar muan devot.

Da beguen lies a reflexion poanius e c'halfe rein, lec'h ar pes a so exposet; diarauc! Penos! goechall ar re binvidic ac ar re baour, ar rouane ac ar sujidi, bras ha bian, evel ma lar sant Bernard, a yune betec an noz, ha se en pad tost da drisec cant vloa; ha breman pelec'h eman ar re a sonj er yun? Seblantin a ra na anaveer quen ar lesen santel-se, pehini e defoa effejo quen consolant bars en amserio muoc'h eurus. Caout a rer eur foul a dud en pep reng, pere en em imagin bean accomplisset lesen ar yun, pa na debront quet a guicq, o peguen bras eo an ignoranç!

## CHABIST TREDE.

*Da be noad, ac en pessort situation e ver obliget d'ar yun.*

An Ilis a dispanç deus ar yun an dud clanv, ar groague douguerreset, ar maguereset, an dud a gomplexion meurbet dilicat, an dud yoanc pere n'ho deus quet eur bloa voar-nuguent achu, ar re na ellont caout eur pred suffisant en pad an de, ac ar re pere ho deus labourio calet pere na oufent quet d'ober mar yunfent. Deus ar c'hicq e ver oblijet da dremen, nemert obtenet a ve, evit ræsonio mad, permission da dibrin, digant an escop pe digant pastor ar barous, evel ma ve en eur c'hlenvet pe un indisposition vras. Mæs ar re oll pere, arri en noad a yac'h avoalc'h, n'ho deus quet a labourio re boanius, ac a ell ober voardro oreis-de eur pred suffisant, mar na yunont quet, e torront lesen an Ilis. Pep unan a dle en em gonsultin, en em eprouvin gant fe vad, hadivoal a chileo ar lachete re ordinal pehini a ra saousan dirac an disteran mortification.

Mar beer en dout ac-en e veer crenv avoalc'h, goude bean examinet an oll circonstanço, e c'heller coms ous un directeur habil, laret dean gant gouirione ar ræsonio deus an daou goste, ha heuil neuse he avis hep manean. Honnes eo ar gouir voyen da divoal ous quement risq e so da n'em dromplan.

Recommandin a rer d'an dud yoanc ispicial, petra beuac na vent arri c'hoas en noad a eur bloa voar-n-uguent, en em exercin d'ar pratiq santel-se deus ar yun, a amser da amser; tennan a ellont ac'hane avantajo bras evit trec'hin ho fassiono.

Breman ar lesen deus ar yun a so casi disanaveet. Evel persuadet e ver ebars ar bed penos ar sort pinigenno rust-se na sellont nemert ar c'houencho; da laret eo, en em imaginer penos ar ghristenien pere a so n'em breservet dious ar gorruption, ac a vev pell dious ar risq, a dle ho-unan bean ar victim deus ar vortification; ac ar re pere ho deus quen lies a ingratitud en quenver. Doue da reparin, ha pere a so en creis ar risq ac an dangerio brassan, n'ho deus quet ezom a biuigen ac a ell bevan en ho æz. Honnes a so eur unan deus ar maximo perniciussan, pa

dcu da dispansin deus ar satisfaction en quenver Doue ar re pero ho deus ar muan a ræsonio d'appæsin he goler, ha da lesel hep disen ar ghristenien an neubeutan fervant, exposet d'an attaquo continuel abeurs an drouc speret, ar bed ac ho fassiono. Couscoude ar ghristenien dà bere e ra an Ilis eur lesen da yun, na ellont biquen bean salvet hep en êm sonmettin d'ar lesen-se. An oll a so coupabl, an oll a dle eta offr da Doue ar satisfactiono pere a c'houlen quen dreizan he-unan quen dre voyen an Ilis. Caër a vo pretantin sätisfian da Doue dre voyenno all, ret eo da guentan en em soumettin d'ar re a so commandet gant an Ilis. En pep amser e so sellet e voa meurbet coupabl ar re pere ho devoa neubeut avoalc'h a fe evit n'em denn deus an obeissanç da lesen ar yun. An navet a tri-uguent canon apostoliq a so exprimet evel hen : « Mar arri gant » un escop, bælec, diacr, lecteur pe chantr » da vancan d'observin ar yun deus an daou» nguent de santel, pe deus ar merc'her ac » ar goëner ( neuse e yunet an daou de-se ); » mar na ve ar simpladurez pe un infirmite » a gorf o rento incapabl d'ho miret, e vo

» deposet ; ha mar be eur laic a vanco, e
» vo excumunuguet. » Ar c'honcil a Laodioee, bars ar bevare siecl, a repren gant ners ar re pere dre eur joaüsdet re abret, a dorre yun ar yaou guemblit ; laret e ra : « Violin
» a rer en dra-se ar c'hoaraïs en antier,
» car commandet eo yun daou-uguent de. »
Sant Basil a discleri penos « pep christen
» capabl d'observin ar lesen, ac a deu d'he
» zerrin, e vo citet dirac mæstr ar lesen,
» da laret eo, dirac tribunal Doue, barner
» souveræn. »

Sant Cesær deus a Arles, bars en he eil homeli, a lar ive penos « ar c'hoaraïs a so
» eur remed ous ar pec'het ac un action
» leun a verit ; tremen hep yun ar c'hoa-
» raïs, a so eur pec'het. An hini eta pehini
» a ell yun ar rest deus ar bloa, a obteno
» misericord ; an hini pehini a all yun ar
» c'hoaraïs, ha na yun quet, a dougo ar boan
» dleet d'he disobeissanç. »

Sant Gregoar deus a Nazianz, o scrivan d'un den en carg, hanvet Celusius, pehini na observe quet yun ar c'hoaraïs, a lar dean en mesq an treo all : « O den fur, violin a
» ret ar lesen santel deus ar yun, mæs pe-

» nos e viret-hu lesennó an dud, pa vepri-
» sèt ha pa doret evel-se lesenno Doue? »

Æset e vije d'in bernan testeni voar des-
teni, evit prouvin peguen oblijet eo d'ar
yun ar re oll pere a so en etat d'en suppor-
tin; mæs aon em eus a vean re hir voar
eur matier pehini en gouirione n'e deus quet
esom a vean prouvet, pa eo gouir penos en
gourc'hemeno an Ilis pere a recit an oll
ghristenien, ac a bere ho deus an explica-
tion er c'hatechism, e lenner ivc heman:
*Yun a ri an daousec deïo, ar c'hoaraïs ac
ar vigilo.* Na vanq quen d'un den fidel pe-
hini a desir ober he silvidiguez; sentin a
reio gant scrupul ac exact ous un urs quen
formel.

---

## CHABIST PEVARE.

### *Fidelite ar ghristenien quentan da lesen ar yun.*

Sant Basil, pehini a veve bars ar bevare
siecl, en em exprime en un homeli voar ar
yun, en eur fæçon pehini a ro da entent
peguen fidel e voa ar ghristenien d'ar pra-

tiq santel-se. Voardro amser ar c'hoaraïs en annonce d'he bobl, ac e lere a voes huel : « Na n'eus quet un enesen, eur vro, eur » guær, eur bobl, eur c'horn deus ar bed, » en pelec'h na ve quet anaveet ar lesen-se » deus ar yun. Armeo, beagerien, marto- » lodet, marc'hadourien, peguen pell be- » nac e vent dious ho bro, e clevont he » fublian dre oll ac en em soumettont dezi » gant joa. Na deut den eta da n'em lemel » deus a nombr ar re a observ yun an Ilis » en pep lec'h deus ar bed, en pep stad, » en pep noad. An Ælo a scrinv hanoio ar » re pere a so fidel d'ar lesen-se; divoallet » na deufe hoc'h hini da lemel ho hano, na » desertet quet pavillon ho religion. »

Sant Bernard, en eur sermon voar yun ar c'hoaraïs, a lar ar c'homjo caër - man : « Chetu aman an dcïo en pere ar brinoet, » an dud a Ilis, an dud laïc, an noblanç » evel ar bobl, an dud pinvidic ac ar re » baour, a ya da yun assambles, evel pa » na vent oll nemert unan. Ha na vije quet » eur vez, emean, sellet evel un dra re » boannius ha spontus eur yun pehini a » bratiq an Ilis en antier eveldomp? » Pa

rer

ter reflexion penos ar yun sé, deus a behini au aunonç a voa eur sujet a joa evit an oll, a bade betec an noz, ha c'hoas na guemeret nemert eur vagadurez leger meurbet, e quever en quement-se peadra da spontan hon lachete. Eu em reproch a reet memes, evel eur faut enep d'ar lesen, evan dour evit en em frescad. Sant Fructueux, pehini a voa escop en Spagn, condaonet d'ar maro evit ar fe er bloa daou c'hant nav ac hanter-cant, o vont d'ar verscrinti, da dec beur dious ar beure, eur goëner, a refusas evan eur bannac'h pehini a voe presantet dean, petra benac ma voa epuiset dre eur gaptivite hir, ha m'en devoa esom a neveat he ners evit souten ar gombat pehini e het da livran dean. « Yun eo, e laras, na evin » quet : ar maro memes na rei quet d'in » terrin ar lesen. »

Na seller quet conscoude evel eur faut, goude an usaj a so breman ac a so supportet gant an Ilis, quemer entre ar prejo eur verrennad dour, pa ve ispicial quemeret evit sicour an digestion.

Petra a responter evit en em justifian da derrin quen alies ar lesen-se, pehini na

n'eo quen casi netra en comparæson d'ar pes a voa bars an amserio caër-se a ferveur ? Na veer quen quer crenv evel ma voa neuse, e lerer, ha goude un observation quen leger, e creder penos na n'eo quet possibl hirie d'ar ghristenien pratican ar yunio, pere couscoude a so quement dousaet pa eo deut ar garante da yenan. Honnes a so un erreur pehini na seller evel eur vouirione sclær nemert dre ma veer deut re lach en servij Doue. Ar fe ac ar garante ho deus diminuet quentoc'h evit an ners deus an tamperamant, na ve ca'd dister nemert pa ve quistion deus eur pratiq benac a religion pehini a ve un neubet poanius. Na veer quet re faibl evit en em livran da bartio a blijadur, da danso pere a bad hed an noz, ac en em abandoniu memes da debaucho capabl da rouinan ar yec'het ar muan crenv ; na veer quet re faibl, pa glesquer gonid graço mad a speret eur bed pervertisset, ous ar bris deus ar sacrifiço alies ar muan poanius.

Penos, na veer quet crenv avoalc'h ! Mæs bue an den na n'eo quet berraet aboue c'houcsec pe drivoec'h cant vloa, amser en pehini eo'h observet eur yun cals rustoc'h ; certen

eo memes penos aboue tri mil vloa, na voeler quet e venfe an dud neubeutoc'h. David, pehini a veve neuse, a lar en unan deus he psalmo : « Mont a reomp bete dec » vloa a tri-uguent ; ar re grenvan a venv » betec pevar-uguent, ha goude na ve mui » nemert glac'har ha poan. » Breman eo ar memes tra. Ansav a rau penos ar libertinaj, pehini a distruj mui a dud evit ar bresel, evel ma eu assur ar vedecinet ar muan habil, a ra eur ravaj bras, ac a rouin eur barti vras deus ar bopulation. Pa veer arri er stat trist-se, na santer quen avoalc'h a ners phisiq evit souten ar yunio an neubeutan poanius ; a hent all na sonjer quet en-se ; a mar deu ar gonscianç d'ober eur c'hri bonac, e supposer æset na veer quet crenv avoalc'h evit yun. Beprêt e calculer gant Doue, ha na saouser jamæs pa ve quistion da gontantin ar bed pe ar passiono. Un tol-lagat bian voar an amser dremenet a vije suffisant c'hoas evit distromplan ar ghristenien dious ho erreurio o sonjal e ve impossibl yun. Petra a voa en effet an dud pere en pad an tri siecl quentan deus an Ilis en em gonvertisse d'ar fe ? Payanet pere a voa n'em

roet d'an oll excejo pere a falla ac a distraj ar yec'het. « Conscoude, eme Fleury, an
» dud debanchet-se deus an Egypt ha deus
» a Syri, a so deut da vean yunerien vras,
» ac ar yunerien vras-se ho deus bevet pel-
» loc'h evit an dud all. Gouir eo penos bars
» er broïo tom ec'h eo neubeutoc'h poa-
» nius ar yun ; mæs goelet a rer exemplo
» bras a yun en Franç ac er broïo yen, ha
» se ouspen mil vloa goude an ebestel. »

Eur breuven da behini na vo quet cad a respont, deus a lachete ar gommun deus ar ghristenien deus hon amser, ec'h eo penos certen tud a yun c'hoas, ac ar yunse quen spontus da gals, a so evit ar ghristenien fervant un exerciç salutær ac evit ar c'horf ac evit an ine. Goelet a rer, ha se gant admiration, bars er c'houencho, goerc'heset dilicat, pere en em ro d'ar soign deus an dud clanv, ha da instruction ar vugale, pere a bratiq gant couraj ar yunio commandet gant an Ilis, ac ouspen d'an obligation general-se e reont yunio a reglen en nombr bras, ac alies e tremenont hep quicq en pad ho bue. Eur rigueur quen bras na n'eo quet evit an oll ghristenien, men ea

goar ; ar verta a so re rar evit ma teufe an oll d'arriout er berfection - se ; dre-se ive an Ilis, evel eur vam vad, n'e deus quet græt un obligation general deus a guementse d'he bugale ; mæs eur binigen quen bras, soutenet gant darn gant quement a gourach ao a freus, a discoë sclær penos ar yun ordinal a so possibl d'ar re oll pere a so oblijet dre ar lesen d'en miret.

---

## CHABIST PEMPET.

*Respont da bretantiono certæn philosophet voar sujet yun.*

En despet d'ar pes so laret diarauc deus an necessite da yun, evit ar re pere a ell en supportin, ar ghristenien fall, pere ho deus quemeret an ideo pervertisset deus an dud a bretant bean fur., na vount quet accord guenemp. Dious ho c'hlevet, ar yun a so eur pratiq inutil, dangerus ha contrel da intantion an Autro Doue. Pretantin a reont penos dre ennon e timinuomp hon ners, e verraomp hon bue pehini na apparchant quet ouzimp, mæs ous an Autro Doue.

Debitan a reont gant quement a ignoranç evel a impiete, cals a dreo all quen diræson; mæs an dud fidel attachet gant gouirione ous ar religion, na breslouint quet ho divscouarn d'ar langaj tromplus-se; carguet a vouint deus un indignation santel o clevet expriman santimancho quen contrel da re Salver ar bed, pehini a assur en Aviel penos he Dad pehini a *voel an treo ar muon secret, a recompanso ar re pere ho devo yunet gant ar c'honditiono requis.* Yunct en deus he-unan; a dre-se, blam ar yun, a so blam eondu hon Salver adorabl. Pehini eo ar furnez dre excelanç. Ret eo bean renoncet da bep santimant a fe evit cridin en em bermettin reflexiono quen carguet a vlasphem. Hon bue ne devo netra na verito bean meulet, en queit a ma quersfomp voar roujo ar model divin se, ac en despet d'an dud insanset pere hon goapa, e tleomp en em efforcin da n'em rentin-hanval ountan. Yunct en deus, yunomp herve hon ners. Malheur d'ar re, pere ho c'hallout en ober, n'ho devo quet en em vortifiet herve he exempl! Mæs distroomp d'an drouc a bretant caont bars ar yun an dud a ræsonib neve.

Attribuin a reont effejo spontus d'ar pratiq santel-se pehini a so cals dreist ar vertu a behini en em bompadont; gallout a rajemp en em dispansin da respont deze. Couscoude evel ma queront cals ar vue, e lersfomp deze penos ar yun a so eur voyen excelant evit he asten, ha bean a so cals a ræsonio evit prouvin ar vouirione-se. An apostat Luther, pehini a varvas gant un indigestion, goude bean græt eur goan vras ous taul ar c'homtet a Vamfeled, n'en dije quet achuet he vue er guis-se, mar bije en em gontantet deus eur pred scanv, herve ar reglen deus he c'houent. An dud ar muan mortifiet ho deus bevet ar pellan. An tado coz deus an desert, pere ho deus losquet quement a eclat dre ho bue santel ha dre ar binigen ho deus græt, a so preuveno crenv - eus ar vouirione man. Sant Paul, quentan ermit, pehini na eye nemert dour ha na debre nemert eur bara bian bemde, a vevas betec pemsec vloa a pevar-uguent. Santes Paphnuç, sant Sabas ha sant Jan deus an Egypt a yeas casi betec cant vloa. Sant Anton, a behini ar vue a voa quen rust, na varvas nemert da bemp bloa a cant.

Sant Jan ar Silancier, sant Theodos abat, sant Jacques ermit en Pers, a vevas ive betec cant pevar ha pemp bloa. An Esseniaanet, pere a veve gant cals a sobriete ac a re yunio rigourus, a voa remerquet dre ho bue hir. Un nombr bras deus aneze a yeas betec cant vloa. Hoguen, mar goelet bars ar broïo devet-se deus ar Syri ha deus an Egypt, en pere e vever neubeutoc'h evit er broïo yen, exemplo quen lies deus a vue hir bars ar re pere a offre da Doue ho c'horfo evel un hosti benv, pebes avantajo evit ar yec'het a vije an observation deus eur binigen muoc'h æset, evel m'e goulen breman an Ilis? Gallout a rer æset avoalc'h en em gustumin d'ar vue-se. Santet a vo martese, evit contractin an habitud santel-se, un neubet a diæsamant, eur boan ac a dremeno buan, mæs en ber amser e vo cad facil da bratican ar pes a guevet impossibl dre yenien, ha dindan ar rapport tamporel memes, e vo santet avantajo precius. Peguen lies a den simpl a yec'het a gavfe bars ar yun eur remed excellant evit goellaet! Na rofomp evit exempl nemert an Itron Louisan, merc'h Louis pemsec, pehini ebars ar

pales, e devoa un tamparamant dilicat meurbet, ha pehini, pa voa en em rentet carmelites, a deuas da gaout un ners pehini a estonas an oll ha pehini nè dije cad biquen en creis ar plijadureso pere a so quen commun en pales ar rouane.

Hanaveout a rer an austeriteo deus a Venez Carmel, ar yunio frecant ha rust, ar brivation deus a bep sort boed dre guicq, ar veillo, ar pratico a binigen; a couscoude bass en urs-se, merc'h eur roue bras a gueve eur bonheur quen parfet evel ma ell bean voar an douar. « Men a so en gonirione eu» rus, a lere-hi d'he c'hamaradeset, ac evit » ar c'horf ac evit an ine; cals em eus go» neet o tont aman. » Gustav, roue a Sued, o vean en Paris, a desiras ober eur visit d'an Itron Louisan a behini ar sacrifiç en devoa excitet admiration an Europ en antier. Oc'h antren en cellulen ar brinces, ac o c'hoelet ar mobilier a voa ebars, eur c'hrucifix, eur gador goad, eur foesquen blous voar doan souten, e laras en eur grial: « Penos! aman e chom eur verc'h deus a » Franç!.... Aman, a respontas an Itron » Louisan, e cousquer æsetoc'h evit en Ver-

» saill, ac e teuer quen lard evel am gouelet,
» ac evel na voan quet en lec'h all. » Contan a reas dean penos e voa ar vagadurez ordinal, en conduin a reas d'ar refectouer, discoë a reas dean he loa goat, he gobelet ac he ficher bian pri, ac e lesas ar prinç quen estonet, na vouie petra da soujal. Comset em eus ampl voar an exempl-se, abalamour ma seblant d'in capabl d'ober impression. Gallout a rer en gouelet hiroc'h en he buo scrivet gant Proyart, ac ebars ar volum quentan deus an historio christen scrivet gant an Abat Reyre, adalec ar bagen 299 beteo 318.

Petra eta a gavo da respont an adversourien deus a institutiono santel eur religion pehini na gasont nemert abalamour ma condaon passiono pere a gueront quement? Æset e vije d'in rein c'hoas cals a ræsonio interessant deus ar furnez gant pehini ec'h eo bet etablisset ar c'hoarsïs ac ar yunio-all. Gallout a raen ive discoë penos ar fæçon-se da, vevan a so muoc'h propr evit hini all ebet da gonservin an ideo net ebars ar speret, ac ar jujamant solid; mæs petra eo an avantajo-se en comparæson da re all brassoc'h a bere hon eus da goms?

## CHABIST C'HOUEC'HVET.

*Avantajo deus ar c'hoaraïs.*

Na veomp quet suspect o rapportin voar sujet an avantajo deus a yun ar c'hoaraïs, reflexiono eur protestant. « Mar ne dije » quet græt an Ilis, emeau, eur lesen da » yun ar c'hoaraïs, martese e vije en em » acquitet ar ghristenien deus an obliga- » tion vras-se gant cals a neglijanç, a n'ho » dije cad nemert gant poan en pad ar bloa » an amser da n'em applican evit mad da » affer ho silvidiguez. A pa na denfent » ac'hane quen freus nemert da baoues dious » an drouc eur pennat amser, e commanç- » jent da vianan dre ennon da n'em deli- » vran dious ho habitujo fall, ac e vijent » muoc'h disposet da vedilan ha da danva » ar gouirioneo divin; ar pes a voa impos- » sibl deze, en queit a ma voaint dall ha » mev gant ar mognet deus ho fassiono, ha » ma n'em ruillent bars ar fang deus ar pe- » c'het. Mæs gant ar sicour-se, gant ar pedeno » fervant, ar pratico dreistordinal a devo-

» tion, capabl da deunan graço an env, gant
» ar gusul deus eur c'hovesour habil, pehini
» ispicial a disco deze ar voyen da divoal ous
» an affeil, en em santouint crenv, avoalc'h
» evit neveat gant sincerite promesseo ho ba-
» deiant ac en em rentin fidel d'ho miret.
» Ar re a so deja crenv bars ar pratiq deus
» ar vertu, pebes profit spirituel na reont-
» hi quet ive en amser santel-se? Bean eo
» evite un exerciç continuel a retret, a
» c'hlac'har ac a garante. En consacrin a
» reont da n'em examinan ho-unan, da glasq
» ha da anaveout en ho c'halono quement
» ho distro dious Doue ha dious an hent a
» gondu dean, da antren en cont gantan,
» ha da reglin quement a so defaut en ho
» c'hondu. En em exercin a reont d'ober
» deus ho bue eur sacrifiç agreabl d'he daou-
» lagat ha d'he galon, da gresquin en fe, en
» confianç ac en carante. Bars ar silanç deus
» an oræson e veditont gant ferveur souf-
» franço Jesus-Christ hon Salver; en em
» breparin a reont da barticipan er myste-
» rio divin; ac evit celebrin dignamant ar
» solemnite deus a Basq, da laret eo, gant
» ar burete ac ar joa deus a vignonet un

Doue,

» Doue, en em efforçont da voalc'hin ho ine
» deus an disteran souillureno. »

Ar memes scrivagner, instruet dre un experianç eurus, a lar c'hoas penos ar fidelite d'observin ar c'hoaraïs a so eur remed puissant ous ar gorruption ac an excejo deus an debauch, memes en oll blaço en pere e ren ar muan an disurs ac ar libertinaj.

Godescard a rapport c'hoas reflexiono Edwin-Sand, en he levr pehini en eus evit titr : *Europæ Speculum, Mellezour an Europ.* An auteur-se, pehini a so eur c'hatholiq deus a Vro-Zaos, en deus græt en he veajo remerco fur. Chetu aman ar pes a lar, en mesq cals a dreo all, voar sujet ar c'hoaraïs en Itali : « En despet d'ar gorruption
» pehini a ren er vro-se deus an Europ,
» e c'hoeler enni en pad ar c'hoaraïs cals a
» chanchamant en oll rencho deus ar bobl.
» Na glever blasphem ebet, na coms vil
» ebet, pere a so quen commun ennon en
» amserio all ; na voeler quen na lux na va-
» nito, nac er gouiscamancho, nac er re-
» pasjo, nac er partio a blijadur, treo pere
» en amser all a so ennon extrem. Pep tra

» ha pep den a so moderet, sobr, ac a an-
» nonç ar rigueur, ar peuc'h ac ar refle-
» xion deus un amser a binigen. Bemde e
» ve græt instructiono familier pe sermo-
» nio goude pere e ve savet an alusen evit
» ar bevien, ac an oll en em rent enne.
» O quemer an interieur dious an diaves,
» na voeler nemert tud santelamant tou-
» chet gant ar glac'har d'ho fec'hejo; ac en
» ansav a ran aman, en Itali em eus dis-
» quet ar goellan miret ar c'hoaraïs; ennon
» em eus commancet anaveout ar freus bras
» a denner deus anezan, ha compren ar ræ-
» sonio pere ho deus diriget an instituterien
» fur deus ar lesen-se d'an Ilis en un eta-
» blissamant quen santel. Dre-se ive n'ellan
» quet approuvin an opinion, pe evit laret
» goell, an erreur deus an dud pere, voar
» digare ma tle hon bue bean en pep amser
» santel ha dign deus hon c'halite a ghris-
» ten, en em bersuad penos e so supersti-
» tion o tistingan de dious de, amser dious
» amser, ac oc'h exijan pe o c'hortos mui
» en certæn amserio evit bars an amserio
» all. Piv benac a ræson er fæçon-se, na
» reont a reflexion peguement ec'h eo un

» dra difficil derc'hel an dud bars an devo-
» tion, ac ho freservin dious an danger con-
» tinuel da chauch en servij Doue. Conve-
» nabl ha fur meurbet a voa eta assignan
» d'an dud fidel un amser bars ar bloa, ac
» un amser pehini a badje eur pennat, evit
» ho lacat en necessite d'antren enne ho-
» unan, evit sonjal en eternite ac en affer
» bras deus ho silvidiguez, gant aon na deuffe
» ar pec'het, en deffaut deus un dra benac
» evit en arretin, da n'em rentin re grenv,
» ac ar pec'her eur voes caledet bars an ha-
» bitud deus an drouc, da vean hep espe-
» ranç da distrein ous Doue. » Ar c'homjo
divoean-man a so santel bras, suffisant e
vijent evit ober anaveout an avantajo deus
un institution quen salutær. Ar religion,
evel ma en remarq an auteur, na c'houlen
quet hepquen e teuffe an den da veillal voar-
nean he-unan en pad ar c'hoaraïs, desirout
a rajo en dije bepret ar brecaution fur-se
pehini a bella dious an drouc; mæs evel ma
eo an den quen fragil, na eller quet admiran
avoalc'h furnez an Ilis, da vean merquet
certæn amserio evit exhortin ar ghristenien
d'antren enne ho-unan gant mui a soign;

ha da n'em efforcin da sortial deus a fang ar viço en pere e c'houffent bean couët. Pa vije observet mad ar c'hoaraïs, e teue bepret unan benae da n'em gonvertissan evit mad; mæs breman pa na delc'her quen cont ebet deus an amser santel-se, na arreter quen an disurso, quemer a rer habitujo pervertisset, pere a delc'h, ac o coller evel-se pep ressourç evit ar silvidiguez.

---

## CHABIST SEISVET.

*Exemplo deus ar Scritur Sacr, pere a discoe avantajo ar yun.*

Rein a rin histoario, tennet deus ar Scritur Sacr, pere a discoe an effejo eurus deus ar yun. Pep hini, herve ar circonstanço en pere en em gav, a ello bean excitet da gaout recours d'ar voyen nersus-se evit obtenin digant Doue bep sort graço ac ispicial ar victoar deus ar passiono dangerus pere a dourmant ar galon.

Evel ma hon deus-en laret deja, evit bean debret deus ar freus difennet, e collas

Adam amitie an Autro Doue, ac e voelas o couean voar-nean an oll valheurio deus a bere e heritomp en qualite a vugale deus an tad quentan. Mæs, mar na vije en em leset da vean trec'het gant an dentation malheurus da douch ous ar freus-se, et vije bet eurus, ac en dije græt ive eurustet he oll vugale.

Evel ma hon deus c'hoas remerquet diarauc, Moyses ac Eli en em brepare dre ar yun da recev ar c'hommunicationo douç deus an Autro Doue.

Goude eur yun a daër zun e roas Doue da anaveout da Daniel ar mysterio donan pere a selle donidiguez ar Messi, ac he varo, desolation ha dispersion ar Judevien, en punition deus ho c'hrim da vean laquet ho Doue d'ar maro.

An Israëlitet, o vean bet trec'het gant ar Philistinet, en em gondaonas d'ar yun evit effacin ho fec'hejo. An Autro Doue a rentas deze he c'hraço mad, ac a deuas dre viracl d'ho sicour en eur gombat all pehini a c'honcjont.

David a gomettas daou grim; he ressourç

evit appæsin justiç Doue, a voe ar yun. He binigen a voe caled. *Dibrin a renn*, emean, *ar ludu evel bara ha ma evaj a voa trempet gant ma daëro ; he daoulin o crenan na ellent quen supportin ar boës deus he gorf ; he bec'het a voa bepret* *dirazan*. Discargan a ree he c'hlac'har dirac Doue, expriman a ree he gueun en cant fæçon differant, ac anaveout a ree humblamant penos, mar denje Doue da observin he iniquiteo, na ellje quet subsistan en he bresanç. Ar mortificationo eusus da bere en em livras, a so meulet gant ar Speret Santel ; ha David a so evit an oll sieclo ar model parfet deus ar gouir benitantet. Goude bean evel-se effacet he bec'hejo, an Autro Doue a rentas c'hoas dean alies an desteni glorius penos e voa *eur roue herve he galon.*

Ar roue santel Josaphat, enep da behini e voa n'em unanet an Ammonitet, ar Moabitet ac ar boblio all unisset gante ; a indiquas eur yun dre oll dre ar rouantelez, evit tennan voar he armo benediction Doue an armeo. An Autro Doue a voe touchet dre an accord eurus-se entre ar prinç ac ar bobl pere a implore he visericord gant quement

a ferveur, ac ho délivras a dânger. Trou-blan a reas speret an enemiet; trein a re-jont ho armo enep deze ho-unan, ac en em dispenjout evel-se entre-se. Diæs eo caout ebars an histoar eur prinç muoc'h perver-tisset ha muoc'h abominabl evit Achab roue Israël. Anaveet eo ispicial evit bean droucquemeret gouinien Naboth; mæs na voe quet hennes e vrassan torfet. Impi a voa ha detestabl. Eli a damalle dean e voa evel *gouerset evit ober an drouc.* Adorin a ree doueo faous an-Ammorheanet, ha commet-tin a reas bep sort injquiteo revoltant en Israël. Doue, fachet dre guen lies a grim, a gassar ar prophet Eli da laret dean penos ec'h e da lacat da gouean voar he dy an oll boes deus he goler. Annonç a reas dean pe-nos, mar marvje eur re benac deus he fa-mill, e vije devoret gant ar chass, pe de-bret gant an envnet. Ar roue mechant-se o clevet quen lies a c'hourdrous, en devoe spont, ac a gredas e tlefoa quemer ar voyen da galmin coler an Autro Doue pehini en devoa defiet aboue queit a amser. Quemer a eure eta eur ciliç, ræguin a eure he dillat, ac en em gondaoni a reas d'eur yun rigou-

rus. Ar spectacl-se a douçaas calon an Autro Doue, ac e laras da Eli : *Na c'heus-te quet goelet Achab humiliet dirazon ? P'an d'eo eta en em iseleet em fresanç, na discarguin quet voarnean en he vue ar malheurio a bere em oa-ken gourdrouset.* Eurus e vije bet mar en dije perseveret bars ar santimancho-se deus eur galon contristet ac humiliet ; mæs continuin a reas he disursjo, ac en em rentas indign da santout an effejo deus a vadelez un Doue.

An oll a anave histoar Tobi ; fidel meurbet e voa d'ar beden, d'ar yun ha d'an alusen. Ar pratic deus a guen lies a vertu en rentas recommandabl dirac daoulagat Doue ha re an dud. An æl *Raphaël, unan deus ar seis speret pere a so bepret dirac tron an Autro Doue*, o vean bet casset evit en lacat da voelet ac evit conduin camejo he vap bars ar veaj hir en devoa da antepren, an den santel-se a recevas an desteni ar muan consolant deus a gontantamant an Autro Doue. *Ar beden, ar yun ac an alusen*, a laras dean an æl, *a so goell evit an tresorio ac an oll aour a eller da dastum.* Christenien fidel a dleje meditan gant attantiou ar

setanç-se, ac ar re all a dleje lacat fin d'ar c'hoarsin ha d'ar goab a reont deus ar yun.

Sara vertuus e devoa goelet o perissarr an eil goude eguile he seis pried, an dequentan ma vijent eurejet dezi. An dud miserablse a voa deus ar re pere, oc'h antren er stad santel deus ar briedelez, a *chass Doue deus ho c'halono, ha n'ho deus nemert ideo corrompet, pere*, evel ma laras an æl he-unan, *a ro pouar d'an diaoul voarne.* An dud collet-se, condnet gant eur bassion griminel, na veritent quet he c'haout evit pried; mæs couscoude ar sort malheurio a lequee da gonean voarni eur væz ac a voa poanius. En he glac'har, en em laqueas da yun en pad tri de evit goulen digant Doue bean delivret deus he foan; quemer a reas true ounti, ac e cassas d'he c'haout Tobi pehini a destine evit hi. An æl a voe cusul Tobi evit an dimei-se; ac an daou bersonaj-se quen dign deus a vadelezo un Doue, a vevas assambles en un union ac en eur peuc'h ar parfætan, o lesel voar ho lerc'h bugale pere, hervez testeni ar Scritur Sacr, *a berseveras gant quement a fidelite bars ar vue santel ac en eur gondu vad, ma voent caret gant*

*Doue ha gant an dud, ha gant quement a voa er vro.*

Judith, ar vroecq crenv-se a behini an oll sieclo ho deus repetet ar meulodio, a veritas dre ar santelez ac ar vortification deus he bue, bean an instrumant deus a delivranç ar bobl. O vean deut intanves fors yoanc, *e tougue eur ciliç ac e yune bemde, nemert de ar sabat, de an deio quentan deus ar mis ha d'ar goelio deus a Israël.* Hi a reas sevel ar siej deus a Vethuli, ac a breservas ar rouantelez deus ar ravaj ac ar massacr pere en em bropose Holophernes d'ober dre oll en eur dremen. Troc'han a reas he ben d'ar chef barbar-se ha dre ennon e c'hassuras ar victoar d'he fobl.

En pad captivite ar roue Jechonias, pehini e voa bet casset da Vabylon assambles gant ar re vras deus he rouantelez, Aman, quentan ministr d'ar roue Assuerus, a laqueas ar bortion bretius-se deus a nation ar Judevien voar ar bord da vean distrujet. An den ourgouillus-se, dirac pehini e stouet d'an daoulin, fachet o c'hoelet penos Mardochee deus a dones ar Judevien a refuse rentin dean henorio quen divoder, a oble-

nas digant ar roue, pehini a blegne d'he oll volonteo, eur lesen pehini a gondaone d'ar-maro an oll Israelitet en em gueve dispersset dre ar rouantelez. Esther, nizes da Vardochee, a voa deut da vean pried d'ar roue Assuerus, dre un effet deus ar brovidanç pehini a laqua da drein an oll ressortjo evit silvidiguez ar re so-dean. O vean bet anoudeguez deus ar malheur gant pehini e voa gourdrouset ar Judevien, e commandas dezeyun tri devez; hi he-unan a reas evelte ac a guemeras eur ciliç caled. Mont a eure neuse da gaout ar roue evit intercedin en faveur he fobl; mæs en em exposin a ree d'ar maro o vont dirac ar roue hep bean diguemenet. Doue, pehini a chanj calono ar brincet evel ma plij dean, he sauveteas bars ar circonstanç dangerus-se. Disoloin a reas d'ar roue crueldet Aman, goulen a reas ar vue evit-hi he-unan, ac an tol-se a sauveteas ar Judevien. Aman a voe crouguet ous eur potanç pehini en defoa græt da sevel evit Mardochee, ac arauc he suppliç, e evas betec ar li deus an humiliationo. Chetu ennon eur miracl pehini a accordas Doue c'hoas d'ar yun.

Ar Juif Nehemi, pehini a guere quement he bobl, ac a voa unan deus a vinistres Artaxerces, pa glevas penos he vreudeur, goude ar gaptivite, en em gueve bars ar brassan affictiono, ac a huenade dindan eur bec'h poner, a goncevas eur glac'har bras. *Ar murio deus ar guær santel e voa c'hoas distruj, a dorrejo Jerusalem e voa devet.* Nehemi, o clevet eur c'helo quen trist, en em abandonas da gals a chagrin, ac en devoe recours d'eur yun rigourus evit goulen digant Doue ma c'helje procurin reparation ar guær-se evit pehini e voa he oll garante. Obtenin a reas ar faveur-se deus a vadelez an Autro Doue pehini a laqua he blijadur o scuill he c'hraço voar ar re pere ho goulen gant confianç, ha dont a reas a ben deus un dra quen excelant antreprenet gant guement a gouraj. Quement-se a voe c'hoas un effet deus ar yun.

Ar yun ar muan brudet bars an amser ancien, eo hini Niniv. Ar prophet Jonas pehini a veve en amser Jeroboam roue Israël, a voe casset gant an Autro Doue da Niniv. Doue scouiz gant an nombr a grimo pere a gomettet er guær-se, a voe resolvet

d'he distrujan. Jonas, goude bean æsseet en em disober da guentan dious an urs-se, en em rentas ennon d'an eil gourc'hemen græt dean gant Doue. Pa voe arri er guær vrasse, e crias dre ar ruio en pad un devez : *Dindan daou-uguent de, e vo distrujet Ninip.* An annonç hepquen deus un hevelep malheur a broduas eur spont dreistordinal en toues ar bobl-se. « *Ar roue he-unan,*
» o vean clevet ar brediction funest-se græt
» gant un estranjour, *a savas divoar he*
» *dron*, a gouiteas he habijo magnifiq, en
» em c'holoas gant eur sac'h ac a ascas voar
» ar ludu; goude e reas crial dre oll ha pu-
» blian bars en Niniv un urs pehini a deue
» abeurs conscil ar roue ac he brincet, ac a
» lere : An dud, ar loenet, ar saout ac an
» denvet na danvaouint netra; na vouint
» quet casset da beurin, ha na evouint quet
» a dour, an dud a vo goloet gant seyer (en
» sign a c'hlac'har ; ) crial a raint a boues
» ho fen entreze Doue ; da deni pep unan
» da distrein divoar ar rout fall, ha da re-
» nonç d'an injustiç gant pehini ec'h eo
» souillet he daouarn. Piv a voar, a lere
» ar roue, ac en na distroo quet Doue ou-

» zimp evit hon fardonin, ac en na douçaë
» quet he fûror ac he goler, evit na efomp
» quet da goll? Doue eta a gonsideras ho
» œuvro; goelet a reas e voaint convertis-
» set o couitad ho roujo fall, quemer a
» reas true ounte ha na reas deze drouc
» ebet deus a guement en devoa ho gour-
» drouset.

» Jonas deus he gaste, a voe saisisset gant
» un affliction vras, ac a fachas. » N'ellan
quet en em refus d'ar blijadur a santan
o rapportin ar passaj-man, unan deus ar re
ar muan consolant voar sujet misericord an
Autro Doue, pehini en em læz æset da vean
appæset gant an disteran sign a c'hlac'har a
discoeomp: « En em adressin a reas eta da
» Doue, ac e laras dean: chileoet ac'h-
» anon, men ho-ped; o ma Doue, ha na n'eo
» quet an dra-man a leren dac'h, pa voan
» c'hoas em bro? Evit-ze em eus da guen-
» tan quemeret an tec'h evit mont da Dhar-
» sie, car gout a renn penos e oc'h un Doue
» douç, mad, patiant, leun a visericord;
» ac ho pe cueun da vean gourdrouset an
» dud deus un drouc benac. Ho supplian a
» ran eta, Autro Doue, da lemel breman

» ma inc deus ma c'horf, rac ar maro a so
» gouell d'in evit ar vue. Doue a laras dean :
» a cridin a res-te e ve ræsonabl da goler ?
» Jonas, eet er mez deus a Niniv, a aseas
» en coste an oriant da guær ; ober ha reas
» eunon eur logic goloet gant deillo, en pe-
» hini e chomas en repos en disheaul, be-
» tec ma voelje petra arrije gant quær. An
» Autro Doue a laqueas da sevel neuse eur
» *ricinus* pehini a savas hust da ben Jonas
» evit en disheaulan ac en golo, rac souffr
» a ra cals gant an tomder ; ar prophet a re-
» cevas an dra-se gant eur joa vras meur-
» bet. An de voarlerc'h da c'holo-de, Doue
» a digassas eur prenv pehini o vean pic-
» quet groeyen ar blanten-se, e laqueas da
» sec'han. An heaul o vean savet goude,
» Doue a laqueas ive da sevel un avel dom
» ac a deve, an tolio heaul o couean neuse
» voar ben Jonas, en em gavas discaret
» meurbet ac evel mouguet, ac e souhætas
» mervel adare, en eur laret : ar maro a so
» evidon preferabl d'ar vue. Doue a laras
» neuse da Jonas : ha cridin a res-te caout
» ræson da fachan evit ar *ricinus*-se ? Jonas
» a respontas : ya ræson em eus betec desi-

» rout ar maro. An Autro Doue a laras
» dean : fellout a raje d'it o mije espernet
» eur blanten pehini na n'eo coustet poan
» ebet d'it, a so cresquet hep out, a so di-
» hoanet en un noz ha marvet en noz voar-
» lerc'h ; a men na espernsen quet ar guær
» vras a Niniv, en pehini e so ouspen cant
» uguent mil buguel pere na ouzont quet
» anaveout ho dorn deo dious an hini cle ? »

Tra admirabl ! Niniv a voa souillet gant abominationo hep nombr. He habitantet en em livre d'eur foul a direglamancho ac a grimo, pere, o vean savet bete tron an Autro Doue, a dennas he goler. N'ho squo quet c'hoas ; ho gourdrous a ra, ac abalamour ma yunont ha ma n'em humiliont dirazan, e teu da derrin ar sotanç terribl pehini en devoa prononcet en ho enep, memes en despet d'ar reclamationo græt hep ræson gant ar prophet. Ah ! mar dle an Ninivitet sevel un de enep d'ar Judevien, pere na c'houllent quet sentin ous Doue, d'ar poent ma reas moues Jonas quement a impression voar an dud infidel-se, e savouint gant calz muoc'h a ræson enep d'ar ghristenien insansibl d'ar gourdrouso deus a venjanç un

Douc, ha revoltet enep d'ar leseno a binigen pere a glasq quement an Ilis da laquat observin.

---

## CHABIST EISVET.

*Reflexiono voar an exemplo rapportet er chabist diarauc.*

Goelet a rer er chabist diarauc, peguement e vije util caret ar pratic deus ar yun. Ar pes ho deus obtenet quen lies a bersonaj santel dre ar voyen-se, quement a deuje d'ober evel-te en obtenje ive. Ezom hon deus a c'hraço evit resistan ous ar violanç deus hon fassiono ac evit combattin adversour hon silvidiguez, *pehini, evel eur leon rugissant, a dro hep çess en dro d'imp evit hon c'holl*; ar yun a fournisso d'imp armo nersus enep dean. Hon Salver, pehini en deus deurveet bean en pep circonstanç hon model, en em livras d'eur yun rigourus arauc bean tentet gant an drouc speret. Innoçant omp-nin ? Yunomp evit conservin an tresor pretius-se deus ar c'hraç. Coupabl omp-nin ? Yunomp c'hoas evit hat-retorn

en amitie hon Doue. Exempl ar vinistret a discoe ar vertu deus ar yun, goell evit na ouffe ober an oll discourio. Piv benac en defe bet ar malheur da guemer habitujo fall, ispicial hini an impurete, a so oblijet ive da gaout recours d'ar remed-se, *car ar sort drouc-sperejo-se na veont chasseet nemert dre ar yun ac ar beden.*

Histoar Tobi ha Sara a so ive eur breuven complet deus an oll vado a brodu an exerciç eurus-se a binigen. Piv eta a garo bean privet deus a guen lies a avantaj? Na vo sur nemert christenien lach, pere ho deus quemeret ar barti horribl da neglijan absolumant ar soign deus ho ineo. Sant Paul, pehini en devoa ar bres deus an oll iliso; sant Paul, pehini en devoa deja convertisset quen lies a bobl d'ar fe, a souffret persecutiono quen bras evit Jesus-Christ, *a gastie rust he gorf, ac en rente esclav dre ar yun* ac ar mortificationo a bep sort, *gant aon, goude bean preseguet d'ar re all, na deuje he-unan da vean collet.* Men a lez da sonjal, goude an exempl a guement a gouraj, peguement e vo dign da vean condaonet ar lachete deus ar re pere e ve spontet

gant an disteran apparanç a vortification ? Ah ! oll hon deus quement a bec'hejo da effacin ! Gallout a rajemp contan ar belv a so voar hon fenn , ha na vije quet quen æset d'imp contan ar prevaricationo pere ec'h omp en em bermettet quen alies enep da Doue. Mar na esseomp en em breservindious he justiç o tont gant couraj da effacin hon fec'hejo , hon deus lec'h da goncev gant ræson cals a spont.

---

## CHABIST NAVET.

*An alusen a dle bean assambles gant ar yun.*

Cridin a rajen lesel ar levric man imparfæt, mar na gomsjen ive un neubeut deus an alusen, pehini, herve sant Augustin ha sant Chrysostom , a dle bean compagnones fidel d'ar yun. Mar diminuer un dra benac ebars ar vagadurez , na dleer quet en oberdre c'hoant da espern , mæs evit gallout muoc'h facil soulajin ar paour pehini n'en deus quet a voet. An dra-se a recommande bars an eil siecl ar pap sant Clemens ; la-

ret a ree d'ar dud fidel : *N'oc'h eus-hu quet a binvidigueso ? eh bien, yunet evit bean en etat da rein ; etablisset voar ho naon eur fons evit ar re baour ;* ac e sentet ounlan gant religion. Lacat evel-se ar yun ac an alusen assambles, a so ar voyen assur da gaout merit bars ar pratic-se a binigen. Ar ghristenien a vo seul mu disposet da recev erfad an œuvr vad-se, ma eo commandet gant ar religion, ma procur a hent all ar brassan avantajo ha ma eo praticabl en eur foul a occasiono en pere pervuan he neglijer.

---

## CHABIST DECVET.

*Necessite deus an alusen.*

Doue a so *crouer d'ar paour evel d'ar pinvidic*, a lar levr ar Furnez. An den hep fortun pehini en deùs ezom a asten he dorn a so quen couls he grouadur evel an hini a vev en creis an abondanç. An Doue-se quen mad ac abandonet en dije-en eta hep ressourç ebet an den ezomec d'he sort malheurus, pa na deu quen da vultiplian entre he daouarn divin un neubeut bara evit four-

nissan da substantin an nombr bras deus ar re ezomec? Pell dious an Autro Doue eur souj quen injurius. *Dean eo an aour ac an arc'hant ;* ha fellout a ra dean penos ar re da bere en deut he roet, a ve ar vinistret deus he brovidanç en quever ar re n'ho deus quet an necessær. He furnez e deus scrivet ar princip-se en calono memes ar re pere n'ho deus quet an heur da hanaveout ar fe. Eur sauvaj deus an Ameriq, o tastum an est deus he vaïs, ac o sonjal en Doue pehini en devoa roet dean quement da zerrin, a lere dean. *O Doue, mar ez pije ezom, men e mije roet d'it ; mæs pa na c'heus quet ezom, men a roï d'ar re n'ho deus quet.*

A hent all, evit c'hristenien, an obligation-se deus an alusen a dle bean sellet evel assur ; he c'haout a rer, evit laret, bep pagen bars ar Scritur Sacr. Pa roas Doue an env ar lesen d'he bobl, e laras dean dre c'heno Moyses : *Commandin a ran d'ac'h diguerin ho torn evit sicour ho preur pehini a so ezomec.* Ar pes a vane bars ar gouinieno, er goue ac er parco, goude an est, a dlefoa bean evit ar bevien, herve un urs expres græt gant Doue. Ar fur na c'houlen

quet e ve distroct ar lagad divoar baour ebet. Isaï a lar c'hoas deus a bours Doue : *Partajet ho para gant an hini en deus naon, ha, mar goelet eur paour divouisq, goloet-an.*

Ar gourc'hemen-se n'elle quet mancan da recev he berfection dindan eur lesen pehini a so oll carante. Dre-se ive Jesus-Christ a recommand an alusen en pep sort fæçon ha gant ners. *An hini*, emean, *en deus daou habit, a dle rein d'an hini n'en deus quet ;* ha goude c'hoas : *Roet da guement a c'houllo diguenac'h.* Cant passaj evel-se a discoe an obligation deus an alusen ; mæs, ar pes e discoe d'imp sclæroc'h evit an oll ræsonio, ec'h eo histoar ar fals pinvidic. Jesus-Christ n'en accus quet deus a impiete, deus a avariç, deus a libertinaj, deus a orgouill ; he grim a voa da vean gouisquet fin, ac aseet bemde ous un daul vad, d'ar poent ma voa Lazar, goloet a c'houlio ac a drouillo, o c'hortos inutilamant, en he c'hourve ous toul an or, ma vije tolet dean un tamic benac deus ar bara a gouee dious he daul. *An den pinvidic-se a varvas ac a voe sebeliet en ifern.*

Pa deui Jesus-Christ voar goabren an env

evit decidan deus a sort an oll dud, malheur d'ar re n'ho devo quet græt an alusen ! Pa veomp oll assamblet dirac he dribunal, herve ar recil a ra he-unan deus an devez terribl-se, e plaço darn en he goste deo ha darn all en he goste clei. Laret a rei d'ar re guentan : *Deut, tud biniguet gant ma Zad, deut da bossedin eur rouantelez pehini a so bet preparet d'ac'h aboue commançamant ar bed; bet em eus naon, ac hoc'h eus roet d'in da dibrin ; bet em eus sec'het, ac hoc'h eus roet d'in da evan ; bet on noas, ac hoc'h eus ma gouisquet ; bet on er prison ha clanv, ac hoc'h eus ma bisitet.* Voar ar re all e tolo sello a goler, ac e laro deze ; *Eet, tud milliguet, d'an tan eternel ; bet em eus naon, a n'hoc'h eus quet roet d'in da dibrin ; bet em eus sec'het, a n'hoc'h eus quet roet d'in da evan ; bet on noas, a n'hoc'h eus quet ma gouisquet ; bet on er prison ha clanv, a n'oc'h quet ma bisitet.* Pegouls eta, Autro Doue, a responto an dud malheurus-se, pegouls e hoc'h-hu bet dirazomp en etajo differant-se, hep recev soulajamant dignenemp ? *Quen lies goës,* a laro deze, *hoc'h eus refuset ar sicourio-se d'ar bevien pere a*

*voa en ho toues, hoc'h eus-he refuset d'in ma-unan ;* ac e vouint precipitet en malheurio pere n'ho devo fin ebet.

Ac ive an ebestel a voa quen penetret deus an obligation-se, ma digassent da sonj deus anezi continuellamant d'ar ghristenien. Sant Paul a scrive d'he disquib Timothe: *Commandet d'ar re binvidic ober facil an alusen.* En he-unan, occupet oll deus he fonctiono a abostol, a laboure an noz gant he daouarn propr, evit bevan ha soulajin ar bevien ; antepren a ree beajo hir evit cass deze offrançoan dud fidel ho breudeur. Lenn a rer ive en unan deus a lisero sant Ian ar c'homsjo crenv-man : *Piv benac a voel he vreur en ezom, ac a ser he intraillo ountan, penos e chommo ennan carante an Autro Doue ?*

Ar ghristenien guentan touchet dre guen lies a recommandation, a reas evel miraclo a charite. *Na bossedent quen netra en propr, gouerzan a rent ho mado, ac e tigassent ar bris deus aneze en hars treid an ebestel. Abondanç darn a sicours ezom ar re all.* Ober a rejout evel-se un dra pehini a voa bet sonjet gant cals a dud fur deus a doues ar

ar bayanet, mæs pehini na voa bet biscoas gallet lacat en pratic ; ar gloar deus a quement-se a voa reservet evit ar ghristenien. Ar bed a voe estonet deus un exempl quen caër, ha sicour a eure cals an ilis da grisquin.

Quen lies a desteni a so sur muoc'h evit suffisant evit lacat an oll da anaveout an obligation indispansabl deus an alusen.

---

## CHABIST UNECVET.

*Avantajo an alusen bars an urs naturel.*

Na n'eo quet possibl contan an oll avantajo pere a deu deus an alusen ; bean eo eur sourcen a venediction. *An hini a so misericordius*, *eme ar Scritur*, *a brest voar interest dan Autro Doue. An hini a ro d'ar bevien*, a lenner en levr ar Proverbo, *na santo quet ar rigueur deus an dienez, ac an hini a vepris pedenno an den ezomec, a vo he-unan devoret gant ar viser.* Goelet a rer fortunio bras o couean gant cals a drous, en despet d'an oll efforcho a ra ho ferc'hen evit ho c'honservin ha memes evit ho c'hres,

quin ; Doue a bermet ma coueont evit discoe penos e labourer en væn da sevel un edifiç, mar na laca he-unan he dorn da sicour ; ac ar goellan a eller da gaout evit fondamant, eo an aluson. Remerquin a reomp bars an histoar ar religion, tud carguet a gompassion evit ar bevien, ha pere couscoude, evel m'en ansavomp a so bet eprouvet cals meurbet. Job, dreist ar re all, en pebes abim a valheurio na goeas-en quet? He loenet anlevet, he est distrujet, he vugale discaret gant ar maro, en he-unan goloet gant eur gouli spoutus, abandonet gant he bried ac he dud, pere a ree goab deus he gonfianç en Doue. Ar re-se eo sur an oll valheurio pere a ell arriout gant un den ; hon assurin a ra couscoude penos o vean aseet, evel eur roue voar he dron, en pad an deio caër deus he brosperite, e voa consolator an dud affliget, na c'houlenas den he sicour hep bean chileoet ; goelan a ree gant ar re a voele, bean a voa souten an intanveset ac an orphelinet ; ar gloan deus he denvet a domme mempro yen ar bevien ; anæs an adversiteo-se na voent nemert un dentation pehini en devoe ar c'hraç ac an

ners da souten ; sortial a reas victorius, ha dont a eure pinvidic oc'h hep comparæson evit na voa bet diaguent.

Tobi en devoa discoet ive en he gendû ar pes a voa a grenvan bars ar charite. Tremen a reas ive dre ar rustan tribulationo ; mæs dre un effet miraculus deus ar brovidanç pehini a guemer sourci deus he bugale, en em gavas, eals a vloaio arauc he varo, en un etat muoc'h eurus evit na voa diaguent he valheurio, ha carguet deus a venedictiono quement en anavec. Na n'eo quet en væn eta en deus laret ar Speret Santel : *henoret an Autro Doue gant ho mado*, en personaj ar bevien, *ac e vo carguet ho crignelo.* Cad'a reomp c'hoas en acto an ebestel histoar un Itron hanvet Dorcas, pehini a ree alusenno bras, ac he œuvro mad ho devoa meritet dezi respet an oll ; coean a eure clanv, ac e varvan. Sant Per, o vean bars an amezegues, a voe pedet da n'em rentin en Jappe. Antren a reas er sal en pehini e voa exposet ar c'horf maro ; an assistantet a voa oll en daëro. Chetu aman, eme ar bevien pere a soulaje quement, chetu aman dillat pere a ree d'imp he-unan ; na-

voa fin ebet d'ar meuiodio a reet deus anczi. An abostol, touchet meurbet dre guement a leret, a grias dezi : Tabitte, sevet. D'arguirio-se e tigoras he daoulagat, e savas ao e voe rentet d'an oll dud miserabl pere e selle evel ho mam.

Doue en deus deurveet, dre viraclo evelse, discoë peguen agreabl eo dean an alusen, ha nin a dle dre ar memes moyen, en em rentin dign deus he brotection. Ah! *Eurus eo*, a mil goes eurus, eme ar Roue Prophet, *an hini en em occup continuellamant deus ar bevien! an Autro Doue en delivro bars an deio fall, en conservin a rei ha n'en leso quet da gouean entre daouarn he enemiet. Mar n'em guav voar eur gouele a c'hlac'har, an Doue-se a bep madelez en soulajo.*

Piv eo ar c'hristen ræsonabl pehini na gousantfe meritout faveurio quen pretius, dre ar pratic deus an alusen ?

## CHABIST DAOUZECVET.

*An alusen a so eur sourcen deus a venedictiono spirituel.*

Bean hon-deus oll passiono da drec'hin hacals a fauto da reproch d'imp hon-unan. En toues ar re vian ac ar re vras, ar re binvidic ac ar re baour, ar re savant ac ar re ignorant, na n'eus den hep pec'het. An hini a bretantfe ar c'hontrel, a vo discoet gaouyat gant an abostol sant Iân. Mæs pehini eo ar voyen da effacin quen lies a offans en quenver Doue? An alusen a so unan effedus meurbet. Dre-se ive Daniel ous en em adressin d'ar roue bras Nabuchodonosor, pehini a voa gourdrouset deus ar voalen a venjanç un Doue, en punition deus he ourgouill, a lere dean: *Prinç, prenet ho pec'hejo dre an alusen. An alusen en effet*, herve coms ar Speret-Santel, *a detivr deus a bet pec'het. Gret an alusen*, a lar c'hoas en eur plaç all, *a pep tra a vo pur evidoc'h.* Ar c'homsjo-se a so crenv evit gouir, mæs na leront quet re. Na deu quet da vean gouir evit-se penos

ar re a gar ho fassiono, a ouffe acquisitan dre un alusen benac, an droet d'offancin Doue. Na accomplisser quet pep justiç evit ober aluseno d'ar paour; mæs, pa veer bars ar chadenno deus an iniquite, ac ebars an intantion vad da n'em delivran, ec'h obtener, dre an alusen d'ar bevien, ar pardon deus ar pec'hejo en tribunal sacr deus ar binigen ac e tiscoeer bean dign da vean reconciliet gant Doue. Chetu ase ar pes a c'hoarveas gant ar centenier Corneille, pehini a roe gant abondanç d'ar bevien. O vean deja recompanset dre estim ha confianç an oll bobl, Doue, pehini a delc'h cont deus eur voerennat dour yen roet en he hano, a deurveas ive en recompansin he-unan o tiguerin he daoulagat d'ar fe. Cass a reas dean un æl evit annonç dean deus he beurs penos he alusenno a voa savet betec he dron, ac e voa exaucet he bedenno. D'he garante ardant eta e voe dleour deus he gonversion ha d'an anaoudeguez deus ar gouir religion gant ar sicour deus ar c'hraç.

Mæs, pa veer deja en amitie an Autro Doue, peguen buan ec'h avancer en hent ar vertu dre ar pratic deus an alusen? Das-

tum a rer liez an daouarn ar benedictiono pere a dle cass betec ar vue eternel. Exemplo hep nombr a elljet da citan evit appui deus ar vouirione-se. Sant Anton a antreas en un ilis; clevet a reas lenn en Aviel ar c'homsjo-man : *Piv benac a desir bean parfœt, a dle goersan quement en deus, ac en rein d'ar bevien ;* en ober a eure racial, mæs da bebes perfection n'arrias en quet? Eur sant Jan an Alusener, prodig en andret ar bevien, betec voar voele ar maro, a na voeen quet ar miracl deus he amser dre he vertuio bras ac huel? Pebes merito a dastumas sant Viçant a Baul, deus a behini ar vue a eur chaden deus a bep sort acto deus eur voe charite dreistordinal ? Ah ! nac a dresorio a so dindan dorn an dud fidel ! Un neubeut a furnez ac ar brudanç-se deus a vugale ar sclærigen ho lacaje en etat d'acquisitan mado bras pere a neglijont. Leun a veer a dan evit an interest deus an donar pehini na verit nemert mepris, ac e chommer yen ac insansibl evit interest an env.

## CHABIST TRISECVET.

*Possibl eo ober an alusen.*

Credet a vo peguen avantajus eo an alusen, ha memes ec'h eo necessær en certen circonstanço, mæs cad a vo digareo væn evit n'em lemel deus an obligation d'he c'hober bars ar situation en pehini en em guever. Na greder james bean pinvidic avoal'ch, aon a ve a diranjin an affero ous n'em ober an alusen. Ar re-se eo an illusiono ordinal dre bere en em supposer dispanset d'accomplissan ar gourc'hemen-man, ha na examiner quet hiroc'h. Dre ar sort ræsonio faous e c'hesseet ive disconcertin charite tad sant Charles Borrome pehini a roe cals d'ar bevien. Representantin a ree dean penos en devoa bugale, ac e tlefoa da guentan sonjal enne. Lezet ac'hanon d'ober, a responte, mar em be soign deus ar bevien pere a so bugale an Autro Doue, Doue deus he goste en devo soign deus ma re. Na espere quet en væn; car pebes bonheur eo evit un tad da vean bet evit map an Arc'hescop bras-

se deus a Vilan pehini a voe he oll gonsolation !

A hent all na veer oblijet d'ober an alusen nemert pep hini herve he voyen. Tobi, pa n'em gredas prest da vervel, a roe d'he vap, heritour deus he vertuio, eur reglen da behini e tleer ober an attantion ar muan serius : *Ma map*, a lere dean, *mar ho pe cals, roet cals, ha mar n'ho pe nemert neubeut, roet ive deus an neubeut-se, mæs gant joa ac a galon vad.* Na n'eo quet ous ar pes a roer e sell quement Autro Doue, mæs ous an disposition vad deus ar galon. An dra-se a so quen gouir quen a deuas hon Salver, o c'hoelet ar re binvidic o teurl sommo bras arc'hant bars ar c'hef evit antretien an templ a Jerusalem, da veulin un intanves paour pehini a voelas er memes amser o lacat ennan eur pes bian a vonneï, he discoc a reas d'he ebestel ac e laras deze : *Ar feumelen-se e deus laqueet mu evit ar re all oll ; car ar re all ho deus laqueet deus ho abondanç, ac an intanvesman e deus laqueat ar pes e devoa.*

Goude tout, da begnen lies a dispign inutil en em livr au dud en un amser, evel

hon hini, en pehini e veer quen dominet gant ar loc'hach, ac e querer quen divoder ar plijadureso coustus! Ha cridin a eller bean tranquil a gonscianç pa vo sacrifiet en treo væn ha meprisabl ressourço deus a bere e vije gallet ober un usaj quen santel? Ac en em imaginan a eller penos sello sclær an Autro Doue na disoloouint quet an iniquite deus a dispigno pere a hanvan hardi sacrilej. Ha sellet a rei en evel innoçant ar re ho devo bet quen lies a occasion d'ober ar vad, ac a vo bet criminel avoalc'h evit lesel hep en ober? Bean a so itroneset, ha groaguc all, pere dre ho charite a denje voarne quement a istim ac a respet, pere bep bloa a impli evit guiscamancho divoder ac a loc'h, mado pere a vije suffisant evit antretenin lies famill ezomec pere a lesont exposet d'an horreurio deus ar famin, ac e vouint innoçant! Merc'het yoanc, deus a bere an ine a so disposet dre natur d'ar gompassion, a satisfio d'ho vanite ac a leso an dud malheurus pere ho dije gallet soulajin quen æset ous n'em ober eur brivation benae commandet gant ar ræson. Hagant ar religion, ac e voaint hep pec'het di-

rac Doue? Peguen lies a vuguel deus ar memes sex evelte, abandonet gant dristidiguez da vale ha da glasq boet ha da goll ar vertu, a elje ho sellet evel ho mamo, a vije dleourien deze da vean conservet ho innoçanç, ma rojent deze lod deus ho mado! Ac e tlejet en em reunissan eur certæn nombr evit en em gargan deus ar soign a rojet d'ar vugale-se quen malheurus, a na vije quet un œuvr cals muoc'h glorius, memes dirac daoulagat an dud, evit na n'eo acquisitan mil vanite inutil? Ar pinvidigueso-se, pere, dre an usaj fall a recr deus aneze, a deu da vean occasiono a iniquite, ma vijent consacret da soulagin ar viser, a raje recev bars an tabernaclo eternel, dre ar memes pevien-se, ar re pere ho dije græt deus aneze un usaj quen fur.

Na n'eo quet necessær bean pinvidic evit ober an alusen. Eur voerennat dour yen a ell bean ar matier deus an alusen, mæs pa ve roet evit Doue, ha na chommo quet hep recompanç. Pa yuner, evel ma eo dleet, evit sentin ous lesenno an ilis, ac-en e vije quen difficil ober en faveur eur paour an abandon deus ar pred a behini en em briver?

A na eljet quet ive eur voes an amser, dre devotion hepquen, offr ar sacrifiç deus eur yun volontær evit gallout ober æset un aluseu? Ar garante e deus cals a voyenno, pa ve contant ar galon d'he exercin, ha pa desirer evit mad ar silvidiguez, e lemmer cals a ampechamancho pere a supposet bean imposibl da drec'hin. Ac ouspen da se, Doue memes eo a c'houlen diguenemp ar pratic deus ar vertu-sé; en he andret eo ec'h exerçomp; dean eo e roomp pa roomp d'ar bevien. Petra a vanq ouspen evit hon determinan da vean fidel d'he c'hourc'hemen voar ar poent-se?

Achuin a ran dre gomsjo touchant Tobi: *Mar hoc'h eus cals, roet cals; mæs mar n'hoc'h eus nemert neubeut, roet ive deus an neubeut-se, mæs gant joa ac a galon vad.* Martese en eur levr expres e retornin c'hoas voar eur sujet quen important, ac en expliquin hiroc'h.

*Lequeet ho poan d'assurin ho vocation ac ar c'hoas a vo græt ac'hanoc'h dre ho œuvro mad.* Eil Liser sant Per, ch. 1, ℣. 10.

FIN.



